Jules Verne

# BAG AR FRANKIZ

Brezhoneg gant Meven Mordiern
Troidigezh nevesaet gant Martial Menard

Skeudennoù gant Anne Salaun

« Levrioù Skol al Louarn »
AN HERE
1992



Skoazellet eo bet al levr-mañ
gant Skol Uhel ar Vro

An anvioù divoutin zo bet lezet en o stumm saoznek, daoust da draoù zo c'hoarvezout e Bro-Skos.


Embannadur kentañ.

Titl orin gallek : *Les forceurs de blocus*

ISSN 0298-5683
ISBN 2 86843 089 9

1

# An Delfin

Kentañ stêr ma eonennas he dour gant rodoù ur vag-dre-dan eo bet ar stêr g-Clyde. E 1812 e oa. Ar vag-se a oa he anv Ar Sterenn Lostek. Lakaet d'ober ent resis an treizh etre Glasgow ha Greenock, e rae c'hwec'h milmor-hent bep eur. Abaoe an amzer-se, ez eus bet en tu-hont d'ur milion a listri-dre-dan o vont a-benn gant ar stêr a Vro-Skos pe o tiskenn gant ar red anezhi, ha disouezh-kaer ouzh taolioù-marzh ar verdeadurezh-dre-dan eo deuet da vezañ moarvat annezidi ar gêr a genwerzh vras.

Daoust da se, d'an 3e a viz Kerzu 1862, edo leun straedoù strodennek Glasgow gant un engroez bras-bras a dud, anezho paramantourien listri-mor, kenwerzhourien, mistri-labouradegoù, micherourien, moraerien, merc'hed, bugale, a rae hent war-zu Kelvin-dock, ur vras a

labouradeg sevel listri-mor e piaou an aotrounez Tod ha MacGregor. An diwezhañ anv-mañ a laka anat-splann ez eo deuet da vistri-labouradegoù diskennidi brudet menezidi Bro-Skos hag o deus lakaet da vont da vicherourien en o stalioù-labour o holl wizien eus ar c'hlannioù gwechall. War-hed un nebeud munutennoù bale diouzh kêr, war glann dehou ar stêr g-Clyde, emañ Kelvin-dock. Hep dale e voe goloet gant sellerien e dachennoù-labour ec'hondivent. Ne oa ket a damm kae, a bennad moger, a doenn skiber a vije didud. Goloet e oa ar stêr a vagoù o vont hag o tont, ha war ar c'hlann gleiz, e oa aet du uhelennoù Govan gant engroez an arvesterien.

N'eo ket koulskoude ur gouel brasespar a oa da vezañ. Morañ ul lestr hepmuiken ! Akourset betek re diouzh holl zisplegoù ur seurt embregadenn e tlee bezañ tud Glasgow. Daoust hag un dra dibaot bennak a oa en Delfin ? hennezh e oa anv al lestr savet gant an aotrounez Tod ha MacGregor. Ne oa ket, da lavaret ar wirionez. Ul lestr bras e oa,

pemzek kant tonell e jaoj, dir follennet e gouc'h, bet pouezet mat ennañ pep tra evit e lakaat da vezañ ur reder dreist. E ardivink-dre-dan, uhel ar gwask ennañ, deuet eus Govelioù Lansfield, a oa nerzh oberiant pemp kant marc'h dezhañ. Lakaat a rae da vont en-dro div viñs gevell, a-gleiz hag a-zehou d'ar stambod, e kevrenn voan an aros, ha distag-krenn an eil diouzh heben, un implij nevez-flamm hennezh eus ijinadenn an aotrounez Dudgeon eus Millwal, o reiñ un herr bras d'al lestr, hag ouzh e lakaat barrek da dreiñ-distreiñ e diabarzh ur c'helc'hiad mor eus ar strishañ. Evit kalandour, hini an Delfin a oa dister a-walc'h. Hag a-walc'h e oa kement-se evit reiñ da c'houzout d'an anaoudeien e oa bet savet al lestr da dremen dre odeoù-mor dezho nebeut a zonder. Ne vern ! An holl draouigoù-se ne oant ket evit lakaat da anaout perak e oa deuet ker stank-se an dud. E berr, ne oa en Delfin netra muioc'h, netra nebeutoc'h eget en ul lestr all. Daoust hag-eñ e tlee bezañ, er voridigezh anezhañ, un dra diaes bennak da drec'hiñ e-keñver treloc'herezh ? Na

kennebeut all ! Ar stêr g-Clyde a oa bet moret enni e-leizh a listri brasoc'h an tonelladur anezho, hag eus an ordinalañ e tlee bezañ moridigezh an Delfin.

Hag evit gwir, pa voe gourlanv, d'an ampoent m'edo an trec'h o kregiñ, e voe staget gant al labour leuskel al lestr da vont er stêr. Klevet e voe an taolioù horzh o krozal holl a-unan war ar gennoù a oa da lakaat loc'h e kein al lestr. Hep dale e redas un daskren er vatimant pounner. An disterañ ma oa bet loc'het e voe santet o tibradañ. Kreskiñ, buanaat a rae he rikladenn, hag un tammig goude, an Delfin, aet er-maez eus ar c'hal soavet-stank, a yeas er stêr g-Clyde dre-greiz tre troidelladoù tev a vurezh wenn. E benn a-dreñv a stokas e goueledad lec'hid ar stêr. Adsevel a reas goude-se war lein ur wagenn ramz, ha kaset war-raok gant an herr a oa ennañ, e vije aet al lestr da derriñ ouzh kaeoù labouradegoù Govan, panevet an holl eorioù a oa war e vourzh o vont en dour holl a-gevret gant un trouz kurun. Ha torret krenn e lañs.

Deuet da vat en un doare dispar e oa ar voradenn. Edo an Delfin o vranskellat

sioul war ar stêr g-Clyde. Stlakañ o daouarn a reas an holl sellerien pa'n em gavas en e elfenn natur, ha youc'hadennoù divent a savas diwar an div c'hlann.

Nemet perak seurt kriadeg, seurt youc'hadeg ? Hep mar, e vije bet diaesbras d'ar sellerien a oa muiañ a virvilh enno displegañ splann abeg o levenez. A belec'h e teue d'al lestr-se an dudi a oa outañ ? Eus an dic'houzout m'edo an holl diouzh an implij a zlee bezañ graet anezhañ. Tra all ebet ken ! Ne ouie den da beseurt kenwerzh e tlee bezañ lakaet, ha souezhet e vije bet an den deuet da ober aters er strolladoù sellerien gant niver ha disheñvelded o mennozhioù diwar-benn an dra-se a bouez.

An dud kelaouet muiañ koulskoude — da vihanañ ar re a lavare e oant kelaouet dreist ar re all — a save a-du e oa al lestr-dre-dan-se o vont da gemer perzh er brezel spontus a oa oc'h ober e reuz e Stadoù-Unanet Amerika. Hiroc'h ne ouient ket, avat. Ha mard oa an Delfin ur c'hourser, ul lestr treizher, ul lestr

kengreriat*, pe ul lestr d'ar verdeadurezh kevreadel*, kement-se a oa en tu-hont da c'halloud den e lavaret.

« Youc'hou ! » a youc'he an eil, o reiñ da wir e oa bet savet an Delfin evit Stadoù ar C'hreisteiz.

« Youc'hou ! » a youc'he egile, o touiñ ne oa bet biskoazh lestr herrusoc'h o verdeiñ a-wel da aodoù Amerika.

An dic'houzout, eta, a oa o ren, ha da anaout ervat an doareoù, e vije bet ret bezañ an eil pe da vihanañ ar c'heveil da Visant Playfair and Co. eus Glasgow.

Pinvidikat, galloudekat, speredekat tiad-kenwerzh, an hini a oa e anv-breuriezh Visant Playfair and Co. Un tiegezh kozh hag enorus, o tiskenn eus al *Lords Tobacco* a oa bet savet ganto kaerañ ranngêrioù Glasgow. Ar gen-werzhourien ampart-se, war-lerc'h Akta an Unaniezh, o doa savet kentañ konttiez Glasgow dre drafikañ gant ar

---

**Kengreriat,** *a zo d'ar Re Gengreriet.*
**Kevreadel,** *eus tu ar Gevreadelourien.*

butunoù eus Virginia ha Mariland. Madoù bras-divent a voe dastumet, krouet e voe ur gêr a genwerzh nevez. Hep dale e teuas Glasgow da vezañ ur gêr vras a c'hreanterezh, a labouradegoù. Nezadegoù ha teuzerezhioù a voe savet a bep tu, hag en ur ober un nebeud bloavezhioù, e oa tizhet gant kêr he uhelañ berzh.

An ti b-Playfair a reas dalc'hmat diouzh ar spered a embregerezh a oa bet hini e hendadoù. Stagañ a reas gant an embregadurioù hardishañ, o harpañ enor kenwerzh Bro-Saoz. Ur paramantour leizh an neud e oa an hini a oa e penn an ti, Visant Playfair, un den hanter-kant vloaz, intrudu dezhañ hag un temzspered pleustrek, daoust ha her ivez. Ne oa dedennet gant netra er-maez eus ar c'henwerzh. Ne oa ket hoalet zoken gant tu politikel an eskemmadennoù. Anezhañ a-hend-all un den onest ha leal.

Ennañ ne oa ket koulskoude e oa diwanet ar mennozh da vorañ an Delfin. En e ni e oa, James Playfair, ur c'haer a baotr tregont vloaz, hardishañ

skipper* a oa e merdeadurezh-kenwerzh ar Rouantelezh-Unanet.

Un devezh, droug bras ennañ goude lenn kelaouennoù Amerika dindan gwaregoù sal an ti-kêr e *Tontine-coffee-room,* e tisplegas James Playfair ur raktres arc'hantus-kenañ d'e eontr :

« Eontr Visant », emezañ a-greiz-pep-kreiz, « bez' ez eus daou vilion da c'hounit en ur ober nebeutoc'h eget ur miz ! »

« Ha petra zo da lakaat en arvar ? » eme an eontr Visant.

« Ul lestr hag e garg. »

« Tra all ebet ? »

« Eo, buhez ar vartoloded hag ar c'habiten. E-maez kont kement-se, avat. »

« Gwelomp kement ha gwelet », eme an eontr Visant a gare ober gant an droienn c'hwezhet-se.

« Aes da welet », eme James Playfair. « Lennet hoc'h eus *The Tribune, The Harold New-York, The Times, The*

---

**Skipper,** *Sz. anv roet da gabiten ul lestr-kenwerzh e Breizh-Veur.*

*Richmond Enquirer, The American Review* ? »

« Ugent gwech, James, va ni. »

« Krediñ eveldon a rit e pado pell amzer c'hoazh brezel ar Stadoù-Unanet ? »

« Hag e ran ! »

« Gouzout a rit pegen noazus eo ar brezel-se ouzh mad ar c'henwerzh e Bro-Saoz, ouzh mad kenwerzh Glasgow peurgetket. »

« Ha dreist-holl ouzh mad an ti b-Playfair and Co. », eme an eontr Visant.

« Ouzh hemañ dreist-holl », eme ar c'habiten yaouank.

« Nec'het e vezan gant kement-se bemdez, James, ha n'eo ket hep anken e rakwelan an dismantroù a c'hall dont er c'henwerzh war-lerc'h ar brezel-se. Start war e bostoù eo an ti b-Playfair, va ni, met kenskriverien en deus hag a c'hall faziañ. A ! An diaoul gant an Amerikaded-hont, pe e vent sklavelourien pe enepsklavelourien ! »

E sell pennaennoù bras an denelezh a zle bezañ bepred hag e pep lec'h trec'h

da vat e fazie Visant Playfair pa droe da gomz er c'hiz-se. E sell ar c'henwerzh nemetken, e oa ar wirionez gantañ. Pennañ danvez ezporzhiaduriaoù Amerika ne oa ket anezhañ ken e Glasgow. Edo an dienez a gotoñs, *the cotton famine* "naonegezh ar c'hotoñs" hervez tro-lavar kreñv ar saozneg, o washaat bemdez. Micherourien dilabour a-viliadoù a ranke mont da gorkerien evit bevañ. Bez' e oa e Glasgow pemp mil stern-gwiadiñ emgefreek warn-ugent a daole bemdez, a-raok ar brezel, c'hwec'h kant hanter-kant mil metrad kotoñs nezet, da lavaret eo hanter-kant milion bep bloaz. Gant an daou niver-se hepken, eo aes meizañ toc'horididigezh greanterezh kêr pa zeuas an danvez nezañ da ober diouer hogos en holl d'an holl. Da bep eur eus an devezh e veze stalioù o freuzañ. Ehan-labour a veze en holl labouradegoù. Gant an naon e varve ar vicherourien.

Diwar arvestiñ ouzh ar gaezhnez vras-direizh-se e oa diwanet e raktres hardizh war spered James Playfair.

« Da gerc'hat kotoñs ez in », emezañ. « Degas a rin anezhañ, koustet a gousto ! »

O vezañ, avat, ma oa kerkoulz kenwerzhour hag an eontr Visant, e reas e vennozh da gas da vat an taol-se dre hent an eskemmerezh ha da ginnig an embregadenn e rez un taol kenwerzh.

« Eontr Visant », emezañ, « sed amañ va mennozh. »

« Gwelomp an dra, James. »

« Aes-meurbet eo. Lakaomp sevel ul lestr-reder dreist ha barrek da enderc'hel kalz a varc'hadourezh. »

« Kement-se a c'heller da ober. »

« E gargañ a raimp gant pourveziù brezel : tennoù, boued ha gwiskamantoù. »

« A zo aes o c'havout. »

« Me an hini a levio al lestr-se. Trec'hiñ d'ar red a rin listri ar verdeadurezh kevreadel. Terriñ a rin ar c'haeladur war unan eus porzhioù ar C'hreisteiz. »

« Ha te a werzho ker da lestrad

marc'hadourezh d'ar Re Gengreriet* o deus ezhomm anezhañ », eme an eontr.

« Hag e teuin en-dro karget a gotoñs. »

« Az pezo diganto evit netra. »

« Evel ma lavarit, eontr Visant. Ha mat eo an dra ? »

« Mat eo ! Nemet ha gallout tremen a ri-te ? »

« Gellin, gant ma vo ul lestr mat ganin. »

« Unan a-ratozh a vo savet dit. Hag ar vartoloded ? »

« O c'havout a rin. Ne'm eus ket ezhomm kalz a dud. Peadra da leviañ al lestr, ha setu holl. Keal ne vez ket a stourm ouzh ar Gevreadelourien*, nemet o zrec'hiñ d'ar red. »

« Trec'het e vezint », eme an eontr Visant krak ha krenn. « Bremañ lavar

---

**Kengreriet, (Ar Re Gengreriet)** *e-pad brezel diabarzh Amerika, ar re eus stadoù ar su emzisrannet, a-du gant ar sklavelouriezh.*

**Kevreadelour,** *e-pad brezel diabarzh Amerika, den eus an norzh, a-du gant an enepsklavelouriezh.*

din-me, James, etrezek pe du eus aod Amerika emaout-te e sell da vont ? »

« Bete vremañ, va eontr, un nebeud listri o deus torret ar c'haeladur war an New-Orleans, war Willmington ha war Savannah. Me zo va soñj mont war-eeun da Charleston. Lestr ebet eus Bro-Saoz n'en deus gellet tremen dre he odeoù-mor, lestr ebet nemet ar Bermuda. Ober eveltañ a rin, ha mard eus nebeut a galandour gant va lestr, ez in lec'h ma ne vo ket al listri kevreadel evit dont war va lerc'h. »

« E gwirionez », eme an eontr Visant, « emañ Charleston leun-barr a gotoñs. Ken ma rankont e zeviñ evit difoarañ dioutañ. »

« Ya ! » eme James. « Ouzhpenn-se, hogos gronnet emañ kêr. Berrek eo aet Beauregard gant e dennoù. Priz an aour e paeo din va lestrad pourvezioù brezel. »

« Mat, va ni ! Ha pegoulz e fell dit mont en hent ? »

« A-benn c'hwec'h miz ac'hann. Nozvezhioù hir, nozvezhioù goañv am bo ezhomm evit tremen aesoc'h a se. »

« Bez' ez pezo, va ni. »

« Graet e vo ar stal, va eontr ? »
« Graet e vo, va ni. »
« Grik da zen ? »
« Grik da zen ! »

Ha setu perak pemp miz diwezhatoc'h e oa moret al lestr-dre-dan an Delfin e labouradegoù Kelvin-dock ha chomet an holl en dic'houzout diouzh an implij a vije lakaet dezhañ.

2

# Danzen mont en hent

Paramantañ ar vatimant ne voe ket pell da ober. Darev e oa ar c'herdin hag ar gouelioù. O lakaat ne oa ken da ober. An Delfin a oa warnañ teir gwern goeletenn, ha n'en doa ket kalz ezhomm anezho. N'eo ket en avel e fizie evit tec'hel diouzh ar morrederioù kevreadel, en ardivinkoù galloudus enklozet en e voñselloù e oa, avat. Ha gantañ e oa ar wirionez.

E tro dibenn miz Kerzu, ez eas an Delfin da ober e amprouadennoù kentañ war pleg-mor ar stêr g-Clyde. Diaes e vije lavaret pehini eus an daou, ar saver pe ar c'habiten, a voe lakaet al laouenañ gant an amprouadennoù-se. Al lestr-dredan nevez a rede ur souezh, ar patent-log*

---

**Patent-log,** *Sz. ardivink o verkañ tizh ul lestr, war-bouez nadozioù o treiñ war un dremm dereziet.*

o verkañ un herr a seitek milmor en ur ober un eurvezh. Un herr seurt-se ne oa bet tizhet biskoazh gant lestr ebet, saoz, gall pe amerikat. Diarvar e oa kementmañ : lakaet da gevezañ ouzh al listri buanañ en ur *match* war vor, e vije aet ar maout a bell gant an Delfin.

D'ar 25et a viz Kerzu, e voe staget da gargañ al lestrad marc'hadourezh. Dont a reas al lestr da gaeañ ouzh ar *steam-boat-quay*, un tammig a-is Glasgow-Bridge, an diwezhañ pont a ya dreist ar stêr g-Clyde kent he aber. Eno, e sanailhoù bras-meurbet, e oa, a-ṿil-vern, gwiskamantoù, armoù ha tennoù, a voe douget buan e strad an Delfin. Doare al lestrad a ziskulias d'an holl pal an treizh, ha ne voe ket an ti b-Playfair evit e zerc'hel kuzh pelloc'h. Forzh penaos, e oa dambrest goude e ranke an Delfin mont war greiz. Morreder ebet eus Amerika na oa bet merzet war riblennad-vor Bro-Saoz. Hag ouzhpenn-se, pa oa bet da zastum ar vartoloded, n'oad ket evit tevel pelloc'h. Penaos enrolliñ paotred hep lavaret dezho peseurt beaj a oa da ober ? Goude-holl, riskl a varv a oa, ha pa vez

riskl a varv, e kar an den gouzout penaos ha perak.

Daoust da se, ne voe harzet den gant an aon. Uhel e oa ar pae, ha pep hini en doa e lodenn da c'hounit en taol. Gant-se, e teuas stank ar vartoloded d'en em ginnig, hag eus ar re wellañ e oant. Diaester ebet n'en doe James Playfair da drec'hiñ nemet hini an dibab a oa da ober en o zouez. Nemet dibab mat a reas, hag a-benn peder eur warn-ugent, e oa war e rolloù anvioù tregont martolod o dije graet enor da lestr prevez He Meurdez Hegarat-Meurbet ar Rouanez.

Lakaet e oa bet d'an 3e a viz Genver an deiz da vont kuit. D'an 31vet a viz Kerzu e oa darev an Delfin. Leun-barr e oa e strad a dennoù hag a vevañs, a c'hlaou-douar e c'hlaoueg. Ne oa abeg ebet ken da zaleañ.

An eil a viz Genver edo ar *skipper* war ar bourzh, oc'h eveshaat ouzh pep tra war e lestr kent diborzhiañ, pa zeuas ur paotr d'an ode-vourzh, o c'houlenn komz da James Playfair. E ren d'an dunetez a reas ur martolod.

Ur pikol den kreñv e oa, ledan e

zivskoaz, ruspin e zremm. Ar stumm louad kemeret gantañ a guzhe fall a-walc'h un tamm mat a finesa hag a vavder. Dic'houzvez eus ar verdeadurezh e tiskoueze bezañ, hag e selle tro-war-dro dezhañ evel un den divoas da zarempredìñ pont ul lestr. Daoust da se, e treveze doareoù ur c'hi-mor, o sellet ouzh ar fardoù hag o torodellìñ diouzh giz ar vartoloded.

Deuet dirak ar c'habiten, e paras e selloù warnañ hag e lavaras :

« Ar c'habiten James Playfair ? »

« Me eo », eme ar skipper, « petra 'fell dit ? »

« Morañ ganeoc'h. »

« Lec'h ebet ken. Kloz eo ar roll. »

« Ma ! Un den ouzhpenn ne ray ket diaes deoc'h. Ar c'hontrol eo. »

« A gav dit », eme James Playfair o sellet ouzh ar paotr etre e zaoulagad.

« Diarvar eo din », eme ar martolod.

« Met piv out-te ? »

« Ur merdead akuit, m'en tou, ur markol den, ur paotr disaouzan. Div vrec'h kalet evel ar re a zeuan da ginnig

deoc'h n'eus ket da ober fae warno war vourzh ul lestr. »

« Bez' ez eus listri all estreget an Delfin, ha kabitened all estreget James Playfair. Perak dont amañ ? »

« Dre ma fell din ober servij war vourzh an Delfin ha bezañ e gourc'hemenn ar c'habiten James Playfair. »

« Ne'm eus ket ezhomm ac'hanout. »

« Bepred e vez ezhomm eus un den kreñv, ha da ziskouez deoc'h va nerzh, mar fell deoc'h va lakaat da c'houren ouzh tri pe bevar eus ho kreñvañ martoloded, me zo darev ! »

« Kaer e lavarez ! » eme James Playfair. « Ha pe anv out ? »

« Crockston, en ho kourc'hemenn. »

Argilañ a reas ar c'habiten un tamm da sellet gwell ouzh ar gourener a zeue ken dichipot dirazañ. Tailh, ment ha stumm ar martolod a glote mat gant e gomzoù. Anat e oa kreñv-dispar ha n'en doa ket aon rak e skeud.

« E pe lec'h out bet o verdeiñ ? » a c'houlennas James Playfair.

« Un tamm e pep lec'h. »

« Ha gouzout a rez peseurt beaj emañ an Delfin o vont da ober du-hont ? »

« Ya, ha gant se end-eeun eo ez on dedennet. »

« Ac'hanta, Doue ra viro ouzhin a lezel da vont hebiou ur gwaz eveldout. Kae da gaout an eilgabiten, an aotrou Matthew, ha laka da anv war ar roll. »

Peurlavaret gantañ ar c'homzoù-se, edo James Playfair o c'hortoz gwelet ar gwaz o treiñ kein da redek da-gaout penn a-raok al lestr. Faziañ a rae avat. Difiñv e chomas Crockston.

« Ac'hanta, va c'hlevet a rez ? » eme ar c'habiten.

« Ya », a respontas ar martolod. « N'eo ket echu ar gaoz, avat. Un dra bennak ouzhpenn am eus da c'houlenn ouzhoc'h. »

« Arsa ! Ma borodiñ a rez », eme James a-daol-krenn. « Amzer na'm eus ket da goll o kaozeal. »

« N'ho tiaesain ket kalz pelloc'h », eme g-Crockston. « Daou c'her hepken, ha fin a vo d'ar gaoz. Emaon o vont da lavaret deoc'h : un ni am eus. »

« Kaerat eontr zo d'an ni-se », eme James Playfair.

« E ! E ! » eme g-Crockston.

« Ha fin a vo gant da c'hlabous ? » eme ar c'habiten o taeriñ.

« Ac'hanta, setu ! Pa gemerer an eontr, e troer da gemer an ni ouzhpenn. »

« A ! E gwirionez ! »

« Ya ! Evel-se eo. Ned a ket an eil hep egile. »

« Ha peseurt den eo da ni ? »

« Eur paotr pemzek vloaz a zeskan war ar vicher. Leun a youl vat eo, hag e teuy da vezañ ur moraer dispont, un deiz a vo. »

« Arsa, mestr Crockston, daoust ha tremen a rez an Delfin da skol-voused ? »

« Arabat droukprezeg diwar-benn ar voused », eme ar moraer. « Unan anezho a oa deuet da vezañ an amiral Nelson, hag unan all an amiral Franklin. »

« E-leal, paotr », eme James Playfair, « da stumm-prezeg a blij din. Degas da ni, met mar ne gavan ket en e eontr ar paotr kreñv a lavar bezañ, an eontr-se en do d'ober ouzhin. Kae, ha bez distro a-benn un eurvezh ac'hann. »

Ne voe ket ret lavaret div wech da g-Crockston. Saludiñ diampart a-walc'h ar c'habiten a reas, ha mont adarre d'ar c'hae. Un eurvezh goude, e oa distro war ar bourzh gant e ni, ur paotr pevarzek pe bemzek vloaz, moan un tamm, youst un tamm, min dezhañ da vezañ abaf ha souezhet. Ne ziskoueze ket tennañ d'e eontr evit ar spered disaouzan hag an nerzh. Ret e oa da g-Crockston e vroudañ gant komzoù kalonekaus zoken.

« Deomp 'ta », emezañ. « Nebaon ! Ne vimp ket debret, pitiaoul ! A-hend-all emañ koulz c'hoazh distreiñ. »

« Nann ! Nann ! » eme an den yaouank. « Ha Doue d'hor mirout ! »

En deiz-se end-eeun e voe lakaet anvioù ar martolod Crockston hag an danvez-merdead John Stiggs war roll martoloded an Delfin.

En deiz war-lerc'h, diouzh ar beure, p'edo pemp eur o seniñ, e voe kresket an tan en ardivink al lestr. Gougrenañ a rae ar pont gant bervadennoù an dour er

gaoter, hag ar vurezh a c'hwitelle o tec'hel dre ar c'hlapedoù. Deuet e oa an eur da vont kuit.

Un dud bras a-walc'h a oa oc'h ober an engroez, daoust ma oa abred diouzh ar beure, war ar c'hae ha war *Glasgow-Bridge*. Deuet e oad da saludiñ evit ar wech diwezhañ al lestr-dre-dan disaouzan. Visant Playfair a oa eno o vriata ar c'habiten James. Er blegenn-se avat, e voe heñvel ouzh ur Roman a ouenn vat eus an amzer gozh. Kalonek-dreist e chomas, hag an daou bok bras a roas d'e ni a ziskoueze nerzh e ene.

« Kae, James », emezañ d'ar c'habiten yaouank, « kae buan ha distro amañ buanoc'h c'hoazh. Dreist-holl, n'ankounac'ha ket ober da vad eus m'emañ an tu kreñv ganit. Gwerzh ker, pren marc'hadmat, ha da eontr a vo stad ennañ ganit. »

Goude an erbed-se tennet eus Dornlevr ar Marc'hadour Mat, e kimiadas an eontr hag an ni an eil diouzh egile, hag ez eas ar weladennerien er-maez eus al lestr.

D'an ampoent, edo Crockston ha John

Stiggs en ur gichen war penn a-raok al lestr, hag e lavare an henañ d'ar yaouankañ :

« Mat ez a an traoù, mat ez eont. Kent div eurvezh ac'hann, e vimp er-maez. Feson vat a vez gant ur veaj pa zeraou evel homañ ! »

Ne reas an danvez-merdead respont ebet nemet stardañ dorn Crockston.

Edo James Playfair o reiñ e urzhioù diwezhañ evit mont kuit.

« Ha gwask a-walc'h zo ? » a c'houlennas ouzh e eiler.

« Ya, kabiten », eme an aotrou Matthew.

« Dieren neuze ! »

Graet e voe diouzhtu. Hag e stagas an div viñs da dreiñ. Dibradañ a reas an Delfin, tremen dre-greiz tre listri ar porzh, ha tec'hel a-zirak an engroez er salude gant e ziwezhañ youc'hadennoù.

Ne voe ket diaes diskenn gant ar stêr g-Clyde. Diwar dorn mistri-ijinerien eo ar stêr-se e gwirionez. Abaoe tri-ugent vloaz, a-drugarez d'ur ravanelliñ ha d'ur

skarzhañ dibaouez, ez eo bet kresket donder he naoz a bemzek troatad, ha tric'hementet he ledander etre kaeoù kêr. Hep dale, e steuzias er moged hag el lusenn koadeg ar gwernioù ha siminalioù. Trouz morzholioù an teuzerezhioù ha bouc'hili ar chanterioù a varvas er pellder. Da-geñver kêriadenn Partick, e stagas d'en em ziskouez war an div c'hlann, e-lec'h labouradegoù, tiez war ar maez, tiez-hañv ha kenkizioù. An Delfin, o tigreskiñ nerzh e vurezh, a gamm-droienne etre ar chaoserioù a zalc'h ar stêr a-us an daou ribl, o tremen alies dre odeoù-dour strizh-meurbet. Diaesterioù dister da drec'hiñ warno ar re-se ! D'ur stêr vageadus, gwell eo donder eget ledander. Al lestr-dre-dan, sturiet gant unan eus al levierien dispar-se eus mor Iwerzhon, a yae a-dizh dre-douez ar boueoù war-neuñv, ar peulioù mein hag ar biggins* tanioù warno da ziskouez an hent. Mont hebiou bourc'h Renfrew a reas. War ledanaat ez ae neuze ar stêr g-Clyde ouzh troad runioù Kilpatrick ha

**Biggins,** *Sz. turumellouìgoù mein.*

dirak bae Bowling m'emañ o tigeriñ warnañ ar ganol a stag Glasgow ouzh Edinburgh.

A-benn an diwezh, war-hed pevar-c'hant troatad er vann a-us ar c'hlann zehou, e voe gwelet skeud kastell Dumbarton a-vec'h damdeuzet el lusenn, ha dizale, war ar c'hlann gleiz, listri Port Glasgow a vrañsellas gant ar gwagennoù diwar an Delfin. Ur milmor bennak pelloc'h, e voe aet hebiou Greenock, kêr c'henidik James Watt. En aber ar stêr g-Clyde edo neuze an Delfin, e digor ar pleg-mor ma tinaou drezañ he dourioù e Kanol an Hanternoz. Eno e tegouezhas gantañ kentañ houlennoù ar mor, hag e hedas aodoù kaer Enez Arran.

Korntroiet e voe beg-douar Kintyre a ya a-dreuz ar Ganol ha gwelet Enez Rathlin. War-bouez e ganod ez eas al loman da gaout e g-cutter* a oa o louviadal er-maez. An Delfin, e dorn ar c'habiten adarre, a yeas dre an tu diouzh an hanternoz da Iwerzhon, dre un hent

---

**Cutter**, *Sz. bag ur wern dezhi, fok ha trinket da ouel.*

lezet dibleustr a-walc'h gant al listri. Kent pell, aet diwar wel diwezhañ begoù-douar Europa, en em gavas e-unan-penn e-kreiz ar Meurvor.

3

# War vor

Ur mat a lestrad martoloded a oa gant an Delfin. Ne oa ket anezho tud a vrezel, martoloded mat da arsailhiñ ha da gemer a-stourm ul lestr en ur gann bourzh-ouzh-bourzh ; bez' e oa anezho avat, merdeidi akuit-dreist war al leviata. An dud ampart-se a oa holl gwitibunan tud a galon, hag, ouzhpenn-se, marc'hadourien mui-pe-vui an holl anezho. War-lerc'h ar gounid edont o redek, ha neket war-lerc'h ar c'hloar. N'o doa ket a vanniel da zispakañ. N'o doa ket a livioù broadel da harpañ gant un tenn kanol. Hag evit gwir, ne oa eus holl ganolierezh ar bourzh nemet daou ganol bihan mat hepken da ober arouezioù.

A-dizh ez ae an Delfin, oc'h ober diouzh c'hoant ar saverien hag ar c'habiten anezhañ.

Ne voe ket pell o vont er-maez eus

riblennad-vor Breizh-Veur. Ken meur rak-se, ne oa lestr ebet war wel. Disparl a-grenn e oa hent bras ar Meurvor. Hag a-hend-all, d'ar gwashañ, ne oa gant lestr ebet eus ar verdeadurezh kevreadel ar gwir d'e dagañ dindan banniel Bro-Saoz. Mont war e lerc'h, ya ! Herzel outañ a derriñ linenn ar c'haeladur, mat ! Setu end-eeun perak en doa James Playfair mennet kaout dreist pep tra ul lestr buan evit gallout lezel pep lestr all war e lerc'h.

C'hoarvezet a c'hoarvezo, gwardoniezh vat a veze graet war ar bourzh. Daoust d'an amzer yen, e veze bepred un den war e api er gwernioù, darev da reiñ keloù mar bije gwelet an disterañ gouel en dremmwel. Pa gouezhas an abardaez-noz, e roas ar c'habiten James Playfair urzhioù eus ar resisañ d'an aotrou Matthew.

« Arabat deoc'h lezel re bell ho kedourien er barrennoù », emezañ. « Ar riv a c'hall kregiñ enno, ha gward mat ne reer ket pa vezer rivet. Kemmit ar baotred-se alies. »

« Evel-se e vo graet, kabiten », eme an aotrou Matthew.

« Erbediñ a ran deoc'h kemer Crockston evit ar gederezh. Ar paotr a lavar ez eo lemm-meurbet e zaoulagad. E amprouiñ zo ret. Lakait-eñ da gemer ar c'hartier beure. Eveshaat a ray ouzh lusennoù tarzh-an-deiz. Mar c'hoarvez un dra bennak a nevez, kasit keloù din. »

Peurlavaret gantañ kement-se, ez eas James Playfair d'e gambr. An aotrou Matthew a c'halvas Crockston hag a lavaras dezhañ :

« Warc'hoazh, da c'hwec'h eur », emezañ, « ez i d'ober ged e barrennoù ar wern-vizan. »

Crockston, evit respont, a laoskas ur c'hrognadenn a ziskoueze un asant didro. Nemet a-vec'h e oa troet e gein gant an aotrou Matthew ma voe klevet ar moraer o taskiriat un toullad gerioù diveizus. Hag embann a-benn an diwezh :

« Pitiaoul a fell dezhañ lavaret gant barrennoù ar wern-vizan ? »

D'an ampoent e teuas e ni, John Stiggs, d'e gaout war penn a-raok al lestr.

« Ac'hanta, Crockston mat ? » emezañ.

« Ac'hanta ! Mat ar bed ! Mat ar bed ! » a eilgerias ar moraer gant ur minc'hoarzh glas. « N'eus nemet un dra a-dreuz ! Emañ an diaoul-mañ a lestr o hejañ e c'hwen evel ur c'hi o tont er-maez eus ar stêr. Ken ma'm eus un tamm droug em c'halon. »

« Paourkaezh mignon ! » a lavaras an danvez-merdead oc'h ober ouzh Crockston ur sell leun a anaoudegezh-vat.

« Ha pa soñjan ! » eme ar moraer. « Em oad-me, bezañ klañv gant an droug-mor ! Dimezellig ac'hanon ! Kustum a rin avat ! Hag e rin ! Gant barrennoù ar wern-vizan ivez emaon trubuilhet... »

« Crockston gaezh, hag evidon eo... »

« Evidoc'h hag evitañ », eme g-Crockston. « Nemet grik war gement-se, John. Bezomp fiziañs e Doue. Ne vimp ket dilezet gantañ. »

Gant ar gerioù-se, ez eas John Stiggs ha Crockston da gaout lojeiz ar varto-

loded. Ha ne gouskas ket ar moraer kent gwelet an danvez-merdead hunet-c'hwek er c'hel strizh a oa bet lakaet dezhañ.

En deiz war-lerc'h, da c'hwec'h eur, e tiweleas Crockston da vont d'e lec'h-servij. Sevel a reas war pont al lestr, hag an eilgabiten a c'hourc'hemennas dezhañ pignat er gwernioù ha da ober eno gwardoniezh vat.

En amzivin e tiskouezas bezañ ar moraer o klevet ar c'homzoù-se. Oc'h ober e vennozh, evelkent, ez eas etrezek penn a-dreñv an Delfin.

« Ac'hanta, da belec'h emaout-te o vont ? » a youc'has an aotrou Matthew.

« D'al lec'h ma'm c'hasit », eme g-Crockston.

« Da varennoù ar wern-vizan e lavaran dit mont. »

« Hag ez an », a respontas ar martolod, difrom e vouezh, hag o kenderc'hel da vont etrezek an dunetez.

« Ha goap a rez ? » eme an aotrou Matthew, brouezek. « Mont a rez da gaout barrennoù ar wern-vizan war ar wern-volosk. Stumm ganit bezañ ur c'h-

cockney* na oar ket plezhennañ un amailhenn pe ober ur spis. War bourzh peseurt kobar ez out-te bet o verdeiñ, paotr ? D'ar wern-vizan, leue, d'ar wern-vizan ! »

Martoloded ar bourzhad, deredet o klevet an eilgabiten, a zirollas da c'hoarzhin o welet stumm divarc'het Crockston pa zeuas en-dro da gaout penn a-raok al lestr.

« Gant-se », emezañ, o sellet ouzh ar wern a oa diwelus a-grenn ar beg anezhi, kollet m'edo e-touez al lusenn veure, « gant-se, ret eo din pignat e-krec'h homañ ? »

« Ya », eme an aotrou Matthew, « ha gra difrae ! Dre sant Padrig, amzer en dije ul lestr kevreadel da gas e wern-gorn en hor fardoù, kent ma vije aet al lochoremañ d'e lec'h-eveshaat. Ha mont a ri-te, a-benn ar fin ? »

Crockston, hep lavaret ger, a bignas gant poan war ar farkaj, hag a stagas da

**Cockney**, *Sz. anv tud ar werin e London.*

sevel gant pazennoù ar skeul-wern en un doare diwevn spontus avat, evel un den na oar ober na gant e dreid na gant e zaouarn. Degouezhet gant kastell ar wern-vizan, e-lec'h sailhañ skañv warnañ, e vanas difiñv, peget ouzh ar c'herdin, gant nerzh un den mezevennet e benn. An aotrou Matthew, mantret gant kement a ziampartiz, o santout ouzhpenn ar vu-anegezh o tont ennañ, a c'hourc'he-mennas dezhañ diskenn diouzhtu war ár pont.

« Biskoazh martolod n'eo bet ar paotr-mañ », emezañ d'ar mestr-lestrad. « Johnston, it 'ta da welet petra zo en e sac'h. »

Buan ez eas ar mestr-lestrad da lojeiz ar vartoloded. Er c'heit-se, edo Crockston o tiskenn gant poan, nemet rinklet dindanañ e droad, e pegas en ur gordenn-red a zibunas gant e bouez. Kouezhañ a reas rust a-walc'h war ar pont.

« Pav kleiz, penn chatal, martolod gwelien ! » a youc'has an aotrou Matthew

kement ha reiñ un tamm frealz dezhañ. Petra out deuet da ober war bourzh an Delfin ? A ! Lavaret ec'h eus e oas ur moraer ampart, ha n'ouzout ket zoken digemmañ ar wern-volosk diouzh ar wern-vizan ! Ac'hanta ! Emaomp o vont da ober un tamm kaozeadenn. »

Crockston ne respontas ket. Krommañ a rae e gein evel un den darev da zegemer bazhadoù. D'an ampoent edo ar mestr-lestrad o tont en-dro eus e weladenn.

« Setu amañ », emezañ d'an eilgabiten, « kement am eus kavet e sac'h ar c'houer-mañ : un doug-paperoù neuziet-fall ha lizheroù. »

« Roit din », eme an aotrou Matthew. « Lizheroù, warno timbr Stadoù-Unanet an Hanternoz ! An aotrou Halliburtt eus Boston ! Un enepsklavelour ! Ur c'hevreadelour !... Den fallakr ! Trubard ac'hanout ! En em silañ war ar bourzhmañ ac'h eus graet a-benn hon trubardiñ. Bez dinec'h ! Graet eo da stal. Emaout o vont da dañva fest ar c'hazh

e nav lost*. Mestr-lestrad, lakait da anaout kement-mañ d'ar c'habiten. Da c'hortoz, c'hwi, tudoù, grit gward war an hailhon-mañ. »

Crockston, o klevet ar gourc'hemennoù-se, a rae orbidoù evel un diaoul kozh. Ne ranne ger, avat. Ouzh ar gwindask e oa bet staget, ha ne oa ket evit fiñval, nag e dreid nag e zaouarn.

Ur vunutenn bennak goude, e teuas James Playfair er-maez eus e gambr, hag eñ da gaout penn a-raok al lestr. Kerkent e voe displeget an traoù war o hed gant an aotrou Matthew.

« Petra ac'h eus da lavaret ? » eme James Playfair, bec'h gantañ derc'hel war an droug a oa ennañ.

« Netra », a lavaras Crockston.

« Ha petra out deuet da ober war va bourzh ? »

« Netra. »

**Kazh e nav lost,** cat of nine tails *e saozneg, skourjezig nav lêrenn outi a veze graet ganti war listri Breizh-Veur evit kastizañ ar vartoloded disuj.*

« Ha petra emaout-te o c'hortoz ac'hanon, bremañ ? »

« Netra. »

« Ha piv out-te ? Un Amerikad, evel m'el laka anat al lizheroù-mañ ? »

Crockston ne respontas ket.

« Mestr-lestrad », eme James Playfair, « hanter-kant taol skourjez d'ar paotr-mañ da zistagellañ dezhañ e deod. Hag a-walc'h e vo, Crockston ? »

« Gwelet e vo », a respontas Crockston, disaouzan.

« Stagit ganti, c'hwi, paotred », eme ar mestr-lestrad.

War an urzh-se e teuas daou vartolod kreñv da lemel e borpant gloan diwar Crockston. Krog e oant dija er gwall skourjez hag ouzh he sevel da skeiñ gant divskoaz an den ereet, pa zeredas war pont al lestr an danvez-merdead John Stiggs, drouklivet ha distronket.

« Kabiten ! » emezañ.

« A ! An ni ! » eme James Playfair.

« Kabiten », eme an danvez-merdead war e nerzh evit moustrañ war e galon,

« pezh en deus nac'het Crockston lavaret, me el lavaro ! Ne guzhin ket an traoù a venn tevel warno. Ya ! Un Amerikad anezhañ, ha me ivez. Hon-daou ez omp enebourien d'ar sklavelourien. N'omp ket avat, trubarded deuet war ar bourzhmañ evit traisañ an Delfin hag e werzhañ d'al listri kevreadel. »

« Petra oc'h deuet eta da ober ? » eme ar c'habiten, garv e vouezh, hag o sellet gant evezh ouzh an danvez-merdead yaouank.

Hemañ a dermas un tamm kent eilgeriañ. Goude-se, e lavaras, difrom awalc'h e vouezh :

« Kabiten, me a fellfe din komz ouzhoc'h e kuzulik. »

E-pad m'edo John Stiggs o lavaret kement-se, ne baoueze ket James Playfair a sellet outañ. Dremm yaouank ha kuñv an danvez-merdead, e vouezh dedennus ur souezh, moander e zaouarn hag o gwennder a-vec'h damguzhet gant ur gwiskad skarnil, e zaoulagad bras ne oa ket ar birvilh enno evit o diguñvaat an

disterañ, an holl draoù-se a lakaas ur soñj bennak da zont war spered ar c'habiten. Graet e c'houlenn gant John Stiggs, James Playfair a lakaas e zaoulagad da barañ war g-Crockston a reas un hej d'e zivskoaz. Ur sell eferus all a reas goude-se ouzh an danvez-merdead, nemet ne voe ket hemañ evit e c'houzañv. Hag e lavaras dezhañ ar germañ hepken :

« Deuit. »

Heuliañ ar c'habiten war an dunetez a reas John Stiggs. Eno, James Playfair, o tigeriñ dor e gambr, a lavaras d'an danvez-merdead morlivet e zivoc'h gant an esmae :

« Kemerit ar boan da vont e-barzh, *Miss*. »

Ruziañ a reas John o klevet an anv-se, ha daoust dezhañ, div zaeraouenn a redas eus e zaoulagad.

« Bezit dinec'h, dimezell », eme James Playfair, flouroc'h e vouezh, « ha teurvezit diskuliañ ar plegennoù o deus

talvezet din an enor d'ho kaout war va bourzh. »

Termal un tammig a reas ar plac'h yaouank. Dinec'het gant sell ar c'habiten, e troas da gomz :

« Aotrou », emezi, « ez an da gaout va zad e Charleston. Gronnet eo kêr diouzh tu an douar, kaelet diouzh tu ar mor. Ne oan ket evit gouzout penaos mont e-barzh, pa glevis e oa mennozh an Delfin terriñ ar c'haeladur warni. Deuet on 'ta da gemeret treizh war ho pourzh, aotrou, hag ho pediñ a ran da'm digareziñ, mar 'm eus graet hep hoc'h aotre. E nac'h ouzhin ho pije graet. »

« Bijen, a dra sur », eme James Playfair.

« Gant-se em eus graet mat o tremen hep e c'houlenn ouzhoc'h », eme ar plac'h yaouank, distrafuilhet he mouezh.

Skoulmañ e zivrec'h war e askre a reas ar c'habiten. Tro e gambr a reas, hag o tistreiñ :

« Pe anv oc'h ? » a c'houlennas-eñ.

« Jenny Halliburtt. »

« Eus Boston e vije ho tad, mar fizian e chomlec'h al lizheroù kavet e sac'h Crockston ? »

« Ya, aotrou. »

« Hag en em gav un den eus an Hanternoz en ur gêr eus ar C'hreisteiz p'emañ brezel ar Stadoù-Unanet en e washañ ? »

« Prizoniad eo va zad, aotrou. Edo e Charleston pa voe laosket kentañ tennoù fuzuilh ar brezel diabarzh, ha pa voe argaset bagadoù soudarded an Unaniezh diouzh kreñvlec'h Sumter gant ar Re Gengreriet. Kredennoù va zad o doa tennet warnañ kasoni ar sklavelourien hag, a-enep pep gwir, e voe bac'het diwar gourc'hemenn ar jeneral Beauregard. Edon neuze e Bro-Saoz, e ti ur garez zo o paouez mervel, ha va-unan-penn, hep harp ebet war va zro nemet Crockston, fealañ mevel va zad, e vennis mont da gaout va zad en e garc'har. »

« Ha piv e oa eta an aotrou Halliburtt ? » a c'houlennas James Playfair.

« Ur c'helaouenner leal ha kalonek », a respontas Jenny, stad enni, « unan eus an enorusañ skrivagnerien a oa en

*Tribune**, an hini en deus difennet kaoz ar re zu gant ar muiañ a galon. »

« Un enepsklavelour ! » a youc'has taer ar c'habiten, « unan eus an dud-se o deus goloet o bro a wad hag a zismantroù war an digarez goullo a derriñ ar sklaverezh ! »

« Aotrou », a respontas Jenny Halliburtt, kollet he liv ganti, « dismegañsiñ va zad a rit. Arabat deoc'h ankounac'haat ez on va-unan-penn amañ evit e zifenn ! »

Ar ruz a savas ouzh tal ar c'habiten. Brouez ha mezh mesk-mesk a grogas ennañ. Edo marteze war vont da eilgeriañ rust d'ar plac'h yaouank. Tizhout derc'hel warnañ a c'hallas koulskoude, hag o tigeriñ dor e gambr :

« Mestr ! » a youc'has-eñ.

Hag e teredas diouzhtu ar mestr-lestrad.

« Ar gambr-mañ zo diwar-vremañ hini

---

**Tribune,** *anv ur gazetenn savet tre a-du gant an enepsklavelourien.*

an dimezell Jenny Halliburtt », emezañ. « Ra vo aozet din ur gwele e penn pellañ an dunetez. Trawalc'h e vo din. »

Dispourbellet gant ar souezh, edo daoulagad ar mestr-lestrad o parañ war an danvez-merdead yaouank roet dezhañ un anv plac'h. Met diwar ur sin gant James Playfair ez eas er-maez.

« Ha bremañ, Miss, emaoc'h amañ er gêr », eme gabiten yaouank an Delfin.

Hag eñ kuit.

4

# Finesaoù Crockston

Hep dale e voe anavezet gant an holl vartoloded istor Miss Halliburtt. Crockston, hep marc'hata, en displegas war e hed. Dizereet diouzh ar gwindask e oa bet, war urzh ar c'habiten, ha lakaet e oa bet kazh e nav lost en e ched en-dro.

« Ul loen koant », eme g-Crockston, « dreist-holl pa vez oc'h ober allazig digraban. »

Kerkent ha ma voe en e frankiz, e tiskennas da lojeiz ar vartoloded, tapout krog eno en ur valizenn vihan, hag he degas d'an dimezell Jenny. Gwiskañ adarre he dilhad plac'h a c'hallas an dimezell yaouank. Chom a reas en he c'hambr avat, hep dont ken war ar pont.

Evit pezh a sell ouzh Crockston, o vezañ ma oa anat d'an holl ne oa ket muioc'h merdead eget un horse-guard*,

---

**Horse-guard,** *Sz. gward war varc'h.*

e voe lakaet kuit diouzh pep servij war ar bourzh.

Er c'heit-se, edo an Delfin o vont a-dizh a-dreuz ar Meurvor Atlantel, en ur lakaat an tonnoù da eoniñ dindan gwask e ziv viñs. Ne oa leviata ebet d'ober nemet evezhiañ pizh. An deiz war-lerc'h an hini en doa gwelet o tiguzhat plac'helezh Miss Jenny, edo James Playfair o vale a gammedoù buan war pont an dunetez. Adwelet ar plac'h yaouank n'en doa ket klasket ober nag adskoulmañ ganti kaoz an derc'hent.

En e valeadenn e tremene alies hebiou Crockston. Hemañ a selle outañ pizh hag a-zindan gant orbidoù a levenez war e zremm. C'hoantek e oa, anat, da doullañ kaoz gant ar c'habiten, ha kement a rae o sellet outañ ma lakaas hemañ da zihabaskaat a-benn an diwezh.

« Ac'hanta ! Petra a c'houlennez diganin adarre ? » eme James Playfair ouzh an Amerikad. « Emaout o treiñ-distreiñ war va zro evel un neuñvier en-dro d'ur boue. Ha fin a vo d'an dra-se ? »

« Ho tigarez, kabiten », a eilgerias

Crockston gant ur wilc'hadenn. « Un dra bennak eo am eus da lavaret deoc'h. »

« Ha komz a ri bremañ ? »

« Bihan dra n'eo ken. Me a fell din lavaret deoc'h rube-rubene ez eus un den mat ac'hanoc'h en e ziabarzh. »

« Perak en e ziabarzh ? »

« En e ziabarzh hag en e ziavaez ivez. »

« Ne'm eus ket ezhomm a gaout meuleudioù diganez. »

« Meuleudioù ned int ket. Gortoz a rin, evit ho meuliñ, ma viot aet betek penn. »

« Betek penn petra ? »

« Betek penn ho pezh labour. »

« Ha ! Ur pezh labour bennak am eus da ober ? »

« Anat eo. Hon degemeret hoc'h eus war ho pourzh, ar plac'h yaouank ha me. Mat ! Roet hoc'h eus ho kambr da v-Miss Halliburtt. Mat-tre ! Va lakaet hoc'h eus salv diouzh ar skourjez. Biskoazh gwell ! Emaoc'h o vont d'hor c'has da Charleston. Un drugar eo ! Met kement-se n'eo ket a-walc'h. »

« Penaos ? N'eo ket a-walc'h kement-se ! » a youc'has James Playfair souezhet-mik gant komzoù Crockston.

« Nann da ! » eme hennezh, godisus e vin. « Emañ bac'het an tad ahont ! »

« Ac'hanta ! »

« Ac'hanta, ret e vo e lakaat da zont er-maez. »

« Lakaat tad Miss Halliburtt da zont er-maez eus an toull-bac'h ? »

« Hep mar. Un den enorus, ur c'heodedour leun a galon. Talvezout a ra ar boan ma vefe lakaet en arvar un dra bennak evitañ. »

« Mestr Crockston », eme James Playfair o krizañ e dal, « te a seblant din bezañ ur gogeer eus ar c'hentañ. Met dalc'h soñj a gement-mañ : n'on ket tuet da c'hogeañ. »

« Fazian a rit, kabiten », a eilgerias an Amerikad. « Gogeañ ne ran ket, e nep giz. A dro vat e komzan deoc'h. Pezh a ginnigan deoc'h ober a seblant deoc'h diskiant da gentañ, nemet, pa ho pezo graet ho soñj, e welot n'eus hent all ebet nemet hennezh deoc'h da vont drezañ. »

« Penaos ! Ret e vo din lakaat Mr. Halliburtt da zont er-maez ? »

« Hep mar. Goulenn a reot ouzh ar

jeneral Beauregard ma vo divac'het ha ne vo ket nac'het ouzhoc'h. »

« Ha mar bez nac'het ? »

« Neuze », eme g-Crockston, hep divarc'hañ tamm, « dre griz e vo aet ganimp ; ni a lammo kuit ar prizoniad dindan fri ar Re Gengreriet. »

« Gant-se », a youc'has James Playfair, krog droug da vont ennañ, « gant-se ne vo ket a-walc'h din tremen dre-greiz tre strolladoù listri brezel ar Gevreadelourien, ha terriñ ar c'haeladur war Charleston, ret e vo din morañ adarre dindan kanolioù ar c'hreñvlec'hioù, ha kement-se evit divac'hañ un aotrou dianav din, unan eus an enepsklavelourien a argarzhan, unan eus ar stlabezerien paper-se a skuilh o liv-skrivañ e-lec'h skuilhañ o gwad. »

« Un tenn kanol muioc'h pe nebeutoc'h ne vern ket kalz », a lavaras c'hoazh Crockston.

« Mestr Crockston », eme James Playfair, « laka evezh mat ouzh kementmañ : mar ec'h eus an dichañs da gomz din adarre eus an dra-se, me az kaso da

strad al lestr evit ar peb-all eus an treizh, dit da zeskiñ derc'hel war da deod. »

War se, e kasas ar c'habiten a-ziwar e dro an Amerikad a yeas kuit en ur c'hroz-molat :

« Ac'hanta ! Laouen a-walc'h on lakaet gant ar gaozeadenn-se ! Boulc'het an dra ! Mont a ra ! Mont a ra ! »

O lavaret « un enepsklavelour a argarzhan », e oa aet, anat, James Playfair en tu-hont d'e soñj. A-du gant ar sklaverezh ne oa ket, nemet degemer da wir ne felle ket dezhañ e vije kudenn ar sklaverezh pennabeg brezel diabarzh ar Stadoù-Unanet, ha kement-se daoust d'an diskleriadurioù groñs graet gant ar prezidant Lincoln. Daoust ha krediñ a rae dezhañ, da heul, o doa Stadoù ar C'hreisteiz anezho c'hwec'h diwar eizh ha tregont ar gwir diwar lezenn d'en em zisrannañ diouzh ar re all, o vezañ ma oant en em unanet a c'hrad vat ? Ne rae ket zoken. Kasaat tud an hanternoz a rae, ha setu. O c'hasaat a rae evel breudeur en em zispartiet gwechall diouzh ar

vroad-tud m'edont un drevadennad diouti, evel gwir Saozon o doa kavet mat ober pezh a gave mat bremañ, eñ e-unan, James Playfair, gant Stadoù ar C'hreisteiz. Ar re-se a oa kredennoù politikel kabiten an Delfin. Pezh a oa, dreistholl, eo e oa diaesaet dezhañ e genwerzhadennoù gant brezel Amerika, ha droug a oa ennañ ouzh ar re a rene ar brezel-se. Gant-se, aes eo merzout pegen erezus e voe dezhañ ar c'hinnig da zivac'hañ un enepsklavelour ha da dennañ warnañ droukrañs ar Re Gengreriet, pa oa-eñ o klask ober kenwerzh ganto.

Tregaset e oa koulskoude gant lavarioù Crockston. Daoust dezhañ d'o fellaat diouzh e spered, bepred e vezent oc'h addont. Hag en deiz war-lerc'h, pa zeuas Miss Jenny war pont al lestr, ne gredas ket sellet eeun outi.

Damant e oa koulskoude, ha damant bras e gwirionez. Ar plac'h yaouank-se blev melen, kuñv ha speredek he sell, a dalveze ar boan ma vije sellet outi gant ur gwaz yaouank tregont vloaz. Nemet nec'het en em gave James pa veze dirazi. Santout a rae e oa gant ar plac'h yaouank

hoalus-se un ene kadarn bet kenteliet e skol ar reuz. Meizañ a rae e oa en e davedegezh outi un dinac'h asantiñ da c'hoantoù birvidikañ e galon. Ken meur rak-se, ne glaske ket Miss Jenny en em gavout gant James Playfair. Tec'hel dioutañ ne rae ket kennebeut, hag, e-pad an devezhioù kentañ, e voe nebeut a gaoz, pe kaoz ebet etrezo. A-vec'h ma'z ae Miss Halliburtt er-maez eus he c'hambr, ha diarvar eo e vije tremenet hep komz biskoazh d'ar c'habiten, panevet un droijin gant Crockston a lakaas an daou zen yaouank da gomz an eil ouzh egile.

Mevel feal an Halliburtted e oa an Amerikad enorus-se. Desavet e oa bet e ti e vestr ha ne oa muzul ebet d'e garantez outañ. Par d'e galonegezh ha d'e nerzh e oa e skiant-vat. Evel ma'z eus bet gwelet, en doa un doare dioutañ e-unan da sellet ouzh an traoù. Ur seurt prederouriezh dezhañ e-unan en doa diwar-benn an darvoudoù. Ne oa ket troet da fallgaloniñ, hag, er gwashañ plegennoù, e ouie en em zibab brav-kenañ.

Empenniñ en doa graet an den mat-se divac'hañ an aotrou Halliburtt, lakaat

d'e salviñ lestr ar c'habiten hag ar c'habiten e-unan, ha distreiñ goude-se da Vro-Saoz. Honnezh e oa e ratozh. Evit ar plac'h yaouank avat, n'he doa ken mennozh nemet mont da gaout he zad ha da vezañ bac'het en e ser. Setu perak e klaske Crockston kaout krog war James Playfair. Leuskel e vordead en doa graet, evel ma'z eus bet gwelet, nemet en em zaskor n'en doa ket graet an enebour. Ar c'hontrol !

« Alo ! » a lavaras outañ e-unan. « Retholl eo da v-Miss Jenny ha d'ar c'habiten dont d'en em glevet. Mar chomont da vouzhañ evel-se an eil ouzh egile a-hed an dreizhadenn, ne vo ket tizhet ar pal ganimp. Ret eo dezho emzivizout, emguzuliañ, rendaeliñ zoken, nemet kaozeal zo ret dezho, ha krouget ma vin mar ne zeu ket James Playfair, dre gaozeal, da ginnig ober pezh zo nac'het bremañ gantañ. »

Pa welas Crockston avat, e tec'he an eil diouzh egile ar plac'h yaouank hag ar gwaz yaouank, e stagas da nec'hiñ.

« Mont a-stroñs zo ret », a lavaras ennañ e-unan.

Hag e beurevezh ar pevare deiz, ez eas e-barzh kambr an dimezell Halliburtt en ur frotal e zaouarn gant al levenez ar vrasañ.

« Keloù mat ! » emezañ « Keloù mat ! Birviken ne vo divinet ganeoc'h ar pezh en deus kinniget din ar c'habiten. Un den yaouank eus ar gwellañ, kredit ! »

« A ! » eme Jenny, he c'halon o lammat taer. « Kinnig en deus graet dit ? »

« Divac'hañ an aotrou Halliburtt, e lemel digant ar Re Gengreriet, hag e zegas da Vro-Saoz. »

« Ha gwir e ve ? » a grias Jenny.

« Evel ma lavaran deoc'h, dimezell. Pebezh den kalonek, James Playfair-se ! Setu penaos emañ ar Saozon, pe fall-ki, pe mat-kenañ ! A ! Kontañ war va anaoudegezh-vat a c'hall ober hennezh. Darev on d'en em lezel drailhañ, mar tenn kement-se d'e vad-eñ. »

Bras ha don e voe levenez Jenny o klevet komzoù Crockston. Divac'hañ he

zad ! Hi avat n'he dije biskoazh kredet magañ seurt dezo en he spered ! Ha setu m'edo kabiten an Delfin war vont da lakaat en arvar eviti e lestr hag e vartoloded.

« Setu penaos emañ hennezh », eme g-Crockston evit echuiñ, « ha kement-se, Miss Jenny, a zellez ervat un drugarez eus ho perzh. »

« Gwelloc'h eget un drugarez », a grias ar plac'h yaouank, « ur vignoniezh hag a bado da viken ! »

Ha hi kerkent er-maez eus ar gambr da zisplegañ da James Playfair an anaoudegezh-vat ma oa leun-barr he c'halon ganti.

« Mont gwelloc'h-gwell a ra an traoù », a c'hrozmolas an Amerikad. « Redek a reont zoken. Tizhet e vo ar pal ! »

Edo James Playfair o vale war an dunetez, ha ret ha ma ve, e voe souezhet-bras, sebezet zoken, o welet ar plac'h yaouank o tont d'e gaout, daeroù an anaoudegezh-vat en he daoulagad, hag oc'h astenn he dorn dezhañ en ur lavaret :

« Trugarez, aotrou, trugarez evit hoc'h emroidigezh ! Seurt gant hennezh ne'm bije biskoazh kredet gortoz a-berzh un diavaeziad ! »

« Miss », a eilgerias ar c'habiten, warnañ tailh un den na veiz ket ha n'eo ket evit meizañ, « n'ouzon ket... »

« Ha koulskoude, aotrou », a gendalc'has Jenny da lavaret, « emaoc'h o vont da zaeañ riskloù bras evidon, da arvariñ ho mad marteze. Kement hoc'h eus graet a-benn bremañ en ur reiñ bod din war ho pourzh, pa ne'm boa gwir ebet dezhañ... »

« Ho tigarez, Miss Jenny », a eilgerias James Playfair, « nemet me a lavar deoc'h ne veizan ket ho komzoù. Graet em eus deoc'h evel ma tle ober pep paotr desavetmat ouzh ur vaouez, ha ne zellez ket va emzalc'h en ho keñver na kement a anaoudegezh-vat na kement a drugarez. »

« Aotrou Playfair », eme Jenny, « aner eo deoc'h ober van da zic'houzout pelloc'h. Klevet em eus digant Crockston ! »

« A ! » eme ar c'habiten, « klevet hoc'h eus digant Crockston ! Neuze e tiveizan

muioc'h-mui an abeg ho laka da zont er-maez eus ho kambr evit lavaret din komzoù ha... »

Hag o komz evel-se, ar c'habiten yaouank a oa diaes a-walc'h e benn, p'edo o kounaat an doare rust ma oa bet degemeret gantañ kinnig an Amerikad. Gwell a se evitañ, ne lezas ket Jenny gantañ an amzer da lavaret muioc'h. Troc'hañ dezhañ e gomz a reas dre lavaret :

« Aotrou James, o tont da ober an treizh war ho pourzh, ne'm boa ken meno nemet mont da Charleston. Eno, ker kriz bennak ha ma ve ar sklavelourien, n'o defe ket nac'het ouzh ur verc'h paour kaout he lod eus prizon he zad. Setu a oa va holl zezo, ha biskoazh ne'm bije kredet en un distro ha ne oa ket evit bezañ. Koulskoude, pa'z eo gwir ez a ho madelezh betek mennout divac'hañ va zad, pa'z eo gwir e vennit lakaat pep tra en arvar evit e salviñ, bezit sur eus va birvidikañ anaoudegezh-vat, ha va list da stardañ ho torn ! »

Ne ouie ket James na petra da lavaret

ha peseurt dalc'h mirout. Dantañ e ziweuz a rae, ne grede ket kregiñ en dorn-se a astenne dezhañ ar plac'h yaouank. Gwelet ervat a rae e oa bet Crockston o falsdanevelliñ diwar e benn da virout ouzh pep argil eus e berzh. Daoust da se, ne venne ket reiñ harp da zivac'hañ an aotrou Halliburtt, ha mont en ur c'habaduilh evitañ. Nemet penaos reiñ kerse d'ar fiziañs diwanet a-daol-trumm er plac'h paour-se ? Penaos nac'hañ kregiñ en dorn-se edo oc'h astenn gant ken don luskad a vignoniezh ? Penaos lakaat da vont da zaeroù a c'hlac'har an daeroù a anaoudegezh-vat a rede eus he daoulagad ?

Gant-se e klaske an den yaouank ober ur respont daoubennek, e doare da zerc'hel d'e frankiz ober, kuit a bep emouestl evit an amzer da zont.

« Miss Jenny », emezañ, « kredit mat e rin pep tra er bed evit... »

Hag eñ o kemer etre e zaouarn dornig Jenny, nemet, ouzh ar gwaskad kuñv diwar an dornig-se, e santas e galon o teuziñ, e benn o treiñ ; ne gavas ken a

c'herioù da lavaret e soñj. Haketal a reas un nebeud komzoù diresis :

« Miss... Miss Jenny... Evidoc'h... »

Sellet a-spi outañ edo Crockston oc'h ober, ha frotal a rae e zaouarn gant forzh orbidoù, en ur c'hrozmolat adarre :

« Emaomp o vont da erruout ganti ! Emaomp o vont da erruout ! Emaomp ganti ! »

Penaos en dije James Playfair gellet en em dennañ eus ar pleg diaes-se ? Den n'en dije gellet lavaret. Gwell a se evitañ n'eo ket avat evit an Delfin e voe klevet mouezh ar martolod a oa war evezh er gwernioù.

« O ! Oleo ! Ole ! Ofiser war gartier ! » edo an den-se o youc'hal.

« Petra 'nevez ? » a eilgerias an aotrou Matthew.

« Gouel en avel ! »

Ha James Playfair, o vont diouzhtu diouzh ar plac'h yaouank, a lammas gant kerdin ar wern a-dreñv.

5

# Boledoù an Irokad hag arguzennoù Miss Jenny

Chañsus-meurbet ha buan-dreist e oa bet bete neuze merdeadenn an Delfin. Ne oa bet lestr ebet war wel a-raok ar ouel-se edo ar gedour o paouez merzout.

En em gavout a rae neuze an Delfin dre 32°15’ led ha 57°43’ hed er c’hornôg da hedenn Greenwich, da lavaret eo e oa bet graet gantañ an teir fempvedenn eus e dreizhadenn. Abaoe eizh eur ha daou-ugent edo goloet ar Meurvor gant ul lusenn krog neuze da sevel. Mard oa al lusenn-se ur vad evit an Delfin, dre ma oa kuzhet ganti e dreizh, e save diouti harz ivez da eveshaat ouzh un ec’honder bras a vor. Hep gouzout d’an Delfin, e c’helle c’hoarvezout dezhañ merdeiñ bourzh-ha-bourzh, koulz lavaret, gant al listri end-eeun a felle dezhañ tec’hel diouto.

Setu krak ar pezh a oa o c'hoarvezout, ha pa voe gwelet al lestr, n'edo ket pelloc'h eget tri milmor en avel.

Diraezet ar barrennoù gant James Playfair, e welas splann, er sklaeraenn, ur gorvetenn vras kevreadel a gerzhe en he buanañ. Da gaout an Delfin e teue, e doare da droc'hañ e hent outañ.

Goude sellet pizh outi, e tiskennas endro ar c'habiten war ar pont, ha gervel neuze e eiler.

« Aotrou Matthew », emezañ, « petra eo ho soñj diwar-benn al lestr-hont ? »

« Soñjal a ran, kabiten, ez eo henhont ul lestr eus ar verdeadurezh kevreadel savet ennañ diskred warnomp. »

« Evit gwir, n'eus arvar ebet da gaout diwar-benn e vroadelezh », a eilgerias James Playfair. « Gwelit ! »

D'an ampoent, edo banniel steredek Stadoù-Unanet an Hanternoz o sevel ouzh korn ar gorvetenn, ha homañ o harpañ he livioù gant un tenn kanol.

« Galv dimp da ziskouez hor re-ni », eme an aotrou Matthew. « Ac'hanta !

Diskouezomp ! N'hon eus ket da ruziañ ganto. »

« Pe da vad ? », a eilgerias James Playfair. « N'hor gwarezo ket hor banniel. Ne viro ket ouzh an dud-hont a zont d'hor gweladenniñ. Nann. Deomp war-raok. »

« Ha deomp buan », a gendalc'has an aotrou Matthew, « rak, nemet e fazife va daoulagad, gwelet em eus kent ar gorvetenn-se un tu bennak e biojoù Liverpool, ma oa deuet da eveshaat ouzh al listri-mor edod o sevel. Ra gollin va anv, mar ne lenner ket An Irokad war talbenn he z-taffrail*. »

« Hag ur gerzherez vat eo-hi ? »

« Unan eus ar re wellañ er verdeadurezh kevreadel. »

« Pet a ganolioù warni ? »

« Eizh kanol. »

« Kelou-se ! »

« Arabat ober ur c'hruz d'ho tivskoaz, kabiten », a eilgerias an aotrou Matthew, dic'hoarzh e vouezh. « E-touez an eizh kanol-se, ez eus daou war ahel, an eil a

---

**Taffrail,** *Sz. anv roet da aros al listri norzhamerikat.*

dri-ugent war an tilher a-dreñv, egile a gant war ar pont, ha roudennet en o diabarzh ez int o-daou. »

« Diaoul ! », eme James Playfair, « kanolioù Parrott ar re-se, tri milmor hed o zenn. »

« Ya, tri milmor hag ouzhpenn zoken, kabiten. »

« Ac'hanta, aotrou Matthew, e ve ar c'hanolioù-hont a gant pe a bevar, e ve tri milmor pe bemp kant yard* o hed-tenn, ne vern ket, pa reder buan a-walc'h evit tec'hel diwar o boledoù. Emaomp o vont da ziskouez d'an Irokad-hont penaos e kerzher pa'z eur bet savet a-benn kerzhet. Lakait kreskiñ an tan, aotrou Matthew. »

An eiler a gasas urzhioù ar c'habiten d'an ijiner*, hag hep dale e voe gwelet bouilhadoù moged o troidellat a-us siminalioù al lestr-dre-dan.

Ne voe ket ar gwel-se diouzh grad ar gorvetenn. Ha hi arouueziañ d'an Delfin

---

**Yard,** *Sz. muzul saoz o talvezout 0,91 m.*
**Ijiner,** *anv roet war listri Breizh-Veur d'ar mekaniker.*

chom a-sav. Ne reas James Playfair van ebet eus an arouez ha ne droas ket diwar e hent.

« Ha bremañ », emezañ, « emaomp o vont da welet petra ’ray an Irokad. Taol kaer dezhañ da aprouiñ e ganol a gant da c’houzout an hed-tenn anezhañ. Kerzhomp war-raok buanañ ma c’hellomp ! »

« Mat ! » eme an aotrou Matthew. « Saludet kaer e vimp a-barzh nemeur. »

O tistreiñ war an dunetez, ar c’habiten a welas Miss Halliburtt azezet sioul e-harz al listenn.

« Miss Jenny », emezañ, « moarvat emañ ar gorvetenn-hont a welit en avel o vont da gas war hol lerc’h, ha dre ma vo gant he c’hanolioù e komzo dimp, e kinnigan deoc’h va brec’h d’ho kas en-dro d’ho kambr. »

« Ho trugarekaat, aotrou Playfair, » eme ar plac’h yaouank o sellet ouzh an den yaouank, « nemet aon na’m eus ket rak un tenn kanol. »

« Koulskoude, Miss, ur riskl bennak a

c'hall bezañ, daoust d'an hed-hent etrezomp. »

« N'on ket bet desavet da vezañ ur plac'h aonik. Hor boazañ a reer ouzh pep tra en Amerika, ha me a lavar deoc'h ne'm lakay ket boledoù an Irokad da soublañ va fenn. »

« Kalonek oc'h, Miss Jenny. »

« Lakaomp ez on kalonek, aotrou Playfair, hag aotreit din chom en ho kichen. »

« Ne'm eus netra da zinac'h ouzhoc'h, Miss Halliburtt, » a respontas ar c'habiten o sellet a-bann ouzh disaouzan sioul ar plac'h yaouank.

A-vec'h e oa peurlavaret kement-se ma voe gwelet burezh wenn o strinkañ er-maez eus farkaj ar gorvetenn gevreadel. Kent ma vije deuet trouz an tenn betek an Delfin, e voe gwelet o tont etrezek al lestr-dre-dan ur boled kranvegek a droe warnañ e-unan gant un herr spontus, ouzh en em viñsañ en aer koulz lavaret. Aes e oa d'an daoulagad e heuliañ en e gerzh, a hañvale bezañ gorrek a-walc'h, dre ma ne vez ket er boledoù diwar ar

c'hanolioù roudennet kement a herr hag er re bannet gant ar c'hanolioù lintr o diabarzh.

En em gavet war-hed ugent gourhedad diouzh an Delfin, ez eas ar boled war ziskenn, o rezediñ an tonnoù, o lakaat sevel strinkadoù dour hag eñ azlammat uhel a-walc'h er vann, tremen dreist an Delfin en ur droc'hañ brec'h stribourzh delez ar wern-vizan, adkouezhañ tregont gourhedad en tu-hont ha sankañ en tonnoù.

« Diaoul ! » eme James Playfair, « Gounezomp hent ! Ne vo ket pell an eil boled o tont. »

« Nebaon, » eme an aotrou Matthew, « ur pennad amzer zo ret evit adkargañ seurt kanolioù. »

« Feiz da ! Sed amañ zo dudius-kenañ da welet, » eme g-Crockston, e zivrec'h skoulmet war e askre, o sellet ouzh an traoù ker sioul ha tra. « Ha lavaret ez eo hor mignoned zo o tegas dimp boledoù a-seurt gant hemañ. »

« A ! Te an hini eo ! » a grias James

Playfair o sellet talarek ouzh an Amerikad traoñ ha krec'h.

« Me an hini eo, kabiten, » eme hemañ diabaf a-grenn. « Dont a ran da welet penaos e tenn ar Gevreadelourien vat-se. Mat a-walc'h, e gwirionez, mat a-walc'h ! »

Edo ar c'habiten war-nes respont garv a-walc'h da g-Crockston, nemet, d'an ampoent, setu un eil boled o skeiñ gant an dour en tu stribourzh d'al lestr.

« Mat ! » a grias James Playfair, « Setu hon eus gounezet bremañ daou fardad war an Irokad-se. Evel ur boue e kerzhont, da vignoned, klevet a rez, mestr Crockston ? »

« Gwir a-walc'h, » a eilgerias an Amerikad, « hag evit ar wech kentañ em buhez ez on laouen gant se. »

Un trede boled a chomas pell war-lerc'h an daou gentañ, hag en ur ober nebeutoc'h eget dek munutenn, e oa aet an Delfin diwar-hed-tenn kanolioù ar gorvetenn.

« Sed hag a dalv kement hag holl

patent-logs ar bed, aotrou Matthew, » eme James Playfair, « hag a-drugarez d'ar boledoù-mañ ez anavezomp peger buan e kerzhomp. Bremañ lakait digreskiñ an tan. Ne dalv ket ar boan deviñ hor glaou en aner. »

« Ur mat a lestr an hini emaoc'h o leviañ amañ, » eme neuze Miss Jenny d'ar c'habiten yaouank.

« Ya, Miss Jenny, e seitek skoulm-tizh a zeu gant va Delfin mat, hag a-barzh fin an devezh, e vo aet diwar wel ar gorve-tenn gevreadel-hont. »

C'hwezhañ ne rae ket James Playfair ar mat da redek ma oa e lestr. Ne oa ket aet c'hoazh an heol da guzh ma oa aet en tu-hont d'an dremmwel begoù gwernioù al lestr amerikat.

An darvoudig-se a roas tu d'ar c'habiten da welet perzhioù mat all nevez-flamm evitañ e temz-spered Miss Halliburtt. Torret e oa ar c'hler etrezo. Diwar-neuze, e-pad ar peb-all eus an devezh, e voe paot ha hir ar c'haozeadennoù etre kabiten an Delfin hag e dreizhadez. Kavout a reas enni ur plac'h yaouank habask, kadarn,

poellek, speredek, o komz didro, diouzh an doare amerikat, dezhi kealioù stabilaet-mat hag o c'houzout kendrec'hiñ en un doare a yae don e kalon James Playfair, ha kement-se hep rat dezhañ. Karout a rae-hi he bro, gwrac'h e oa gant mennad meur an Unaniezh, hag e tisplege he mennozhioù diwar-benn brezel ar Stadoù-Unanet gant ur gred na vefe ket kavet e-kerz an holl vaouezed. Rak-se e c'hoarvezas meur a wech da James Playfair bezañ nec'het-dall evit respont dezhi. Alies zoken, e veze tamallet ennañ kredennoù ar « c'henwerzhour » ; en em gemer outo a rae Jenny, ha ne felle ket dezhi e nep giz treuzvarc'hata diwar o fenn. Daelañ kalz a reas James da gentañ. Klask a reas harpañ ar Re Gengreriet a-enep ar Gevreadelourien, diskouez anat e oa ar gwir gant an disrannerien, ha reiñ da wir e c'helle tud, goude en em unaniñ a-youl-vat, en em zisrannañ heñvel. Ar plac'h yaouank avat, ne venne ket plegañ war ar poent-se. Ha prouiñ a reas e oa kudenn ar sklaverezh dreist d'an holl gudennoù all e stourm Amerikiz an Hanternoz ouzh re

ar C'hreisteiz, e tenne an diemglev muioc'h d'ar vuhezouriezh ha d'an dengarouriezh eget d'ar politikerezh, ha trec'het e voe James hep kavout netra da eilgeriañ. A-hend-all, en daeloù-se, eo selaou a rae-eñ dreist-holl. Ar pezh n'eur ket evit lavaret eo hag-eñ e oa gounezet muioc'h gant arguzennoù Miss Halliburtt eget ma oa gant an dudi en doa ouzh he c'hlevet. Nemet anzav a rankas ober, etre meur a dra all, e oa kudenn ar sklaverezh ur gudenn a bouez e brezel ar Stadoù-Unanet, e oa ret troc'hañ da vat ha da viken ar gwall skoulm-se ha kaout an dizober diouzh an aspadenn euzhus-se eus amzer ar varbarelezh.

Forzh penaos, evel ma'z eus bet lavaret, ne oa ket kalz e chal ar c'habiten gant e gredennoù politikel. Kredennoù siriusoc'h en dije dilezet dirak arguzennoù displeget en un doare ken dedennus hag e seurt plegennoù. Aes e oa dezhañ dizerc'hel diouzh e vennozhioù war an dachenn-se. Nemet pelloc'h e rankas mont. Ar « c'henwerzhour » a voe, a-benn an diwezh, kavet abeg er gounidoù nesañ d'e galon. Diwar-benn ar c'hen

werzh e oa an Delfin o vont da ober hag a-zivout ar pourvezioù brezel kaset gantañ d'ar Re Gengreriet eo e tigoras an dael-se.

« Ya, aotrou James, » a lavaras dezhañ un deiz Miss Halliburtt, « n'oufe ket an anaoudegezh-vat am eus en ho keñver mirout ouzhin a lavaret deoc'h ar wirionez war gement-se. An eneb eo. C'hwi zo ur merdead kalonek, ur c'henwerzhour akuit, brudet-mat eo an ti b-Playfair evit e enorusted. Ha koulskoude, emañ bremañ o treiñ diwar e bennaennoù : n'emañ ket oc'h ober ur vicher dereat outañ. »

« Penaos ! » a grias James, « N'en deus ket an ti b-Playfair gwir da ober un taol kenwerzh evel hemañ ? »

« Nann ! Emañ o kas tennoù brezel da dud faziet diwar o hent, en em savet ouzh renerezh reizh o bro, ha kement-se zo reiñ armoù d'ur fall a gaoz. »

« E feiz, Miss Jenny, n'in ket e dael ganeoc'h diwar-benn gwir ar Re Gengreriet. Ur ger hepken a zistroin deoc'h : kenwerzhour on hag evel kenwerzhour

ne'm eus da sellet nemet ouzh mad va zi. Va gounid ez an da glask e kement lec'h ma'z eus gounid da ober. »

« Eno end-eeun emañ ar fall, aotrou James, » eme ar plac'h yaouank. « Didamall ne vezer ket lakaet gant ar gounid. Evel-se, pa werzhit da Sinaiz an opiom zo ouzh o asotiñ, ez oc'h ker kablus ha m'emaoc'h bremañ pa bourchasit da Greisteiziz ar peadra o deus ezhomm evit kenderc'hel gant ur brezel torfedus. »

« O! Ar wech-mañ, Miss Jenny, ez it re bell ganti. N'on ket evit asantiñ... »

« Nann, gwir a lavaran, ha pa ziskennot ennoc'h hoc'h-unan, pa zeuot da veizañ splann peseurt taol-micher emaoc'h oc'h ober, pa droot da brederiañ war an dilerc'hioù anezhañ, a vo anat d'an holl ez oc'h kiriek dezho, c'hwi a gavo emañ ar wirionez ganin war ar poent-se evel war veur a hini all. »

Sabatuet e vane James Playfair gant ar c'homzoù-se. Mont diouzh ar plac'h yaouank a rae neuze, droug ennañ da vat, dre m'en em sante dic'halloud da

eilgeriañ outi. Mouzhañ evel ur bugel a rae e-pad un hanter eurvezh, un eurvezh d'ar muiañ. Ha dont en-dro davet ar plac'h yaouank espar-se er faezhe gant he gwellañ arguzennoù en ur vousc'hoarzhin outañ en doare hegaratañ.

Evit troc'hañ berr, en desped dezhañ, daoust ma ne felle ket dezhañ anzav, dishual ne oa ken ar c'habiten James Playfair. Ne oa ket anezhañ ken « ar mestr war-lerc'h Doue » war bourzh e lestr.

Gant-se, evit brasañ levenez Crockston, e tiskoueze kudenn an aotrou Halliburtt war an hent mat da vezañ klasket un diskoulm dezhi. Ar c'habiten a hañvale bezañ darev da skeiñ ne vern peseurt taol evit divac'hañ tad Miss Jenny. Ha pa vefe ret dezhañ evit se lakaat en argoll an Delfin, e lestrad marc'hadourezh, e vartoloded, ha tennañ warnañ mallozh e eontr enorus Visant Playfair.

6

# Kanol-vor Enez Sullivan

Daou zevezh goude kejañ ouzh ar gorvetenn An Irokad, edo an Delfin a-vaez d'an Inizi Bermuda, hag e voe paket en ur barr-amzer eus ar rustañ. Reuziet e vez alies ar rannvor-se gant korventennoù spontus. Ken m'eo aet gwall vrudet dre ar peñseoù c'hoarvezet ennañ. Eno eo en deus lakaet Shakespeare arvestoù trivlius e zrama Ar Gorventenn, emañ ennañ Ariel ha Caliban o stourm an eil ouzh egile evit ar veli war an doureier.

Euzhus e voe an taol-avel-se. E-pad ur pennad, e soñjas James Playfair porzhiañ e Mainland, unan eus an Inizi Bermuda, el lec'h m'o deus ar Saozon ur gwardlec'h-brezel. Doanius, ha gwallus dreist-holl, e vije bet an dale. Gwell a-se, en em ren brav-tre a reas an Delfin e-doug ar barr ha, goude tec'hel e-pad un devezh war e hed dirak ar gorventenn, e c'hallas

adkregiñ gant e hent war-zu aod Amerika.

Met, mard oa James Playfair laouen gant e lestr, kel laouen all e oa bet lakaet gant kalonegezh ha difromusted e dreizhadez yaouank. Miss Halliburtt a dremenas en e gichen, war pont al lestr, gwashañ eurioù ar gorventenn. Ha James, pa droas d'en em c'houlennata a-zevri, a welas e oa ur garantez don, mestronius, harz ebet dezhi, o kregiñ ennañ.

« Ya », emezañ, « ar plac'h kalonek-se zo mestrez war va bourzh ! Va lakaat a ra war eilpenn evel ma ra ar mor gant al lestr en argoll. Santout a ran ez an d'ar strad ! Petra a lavaro an eontr Visant ? A ! Natur-den dister ! Diarvar din, mar goulennfe Jenny ouzhin teurel er mor al lestrad milliget-se a floderezh-brezel, er grafen dihop-kaer dre garantez outi. »

Gwell a-se evit an ti b-Playfair and Co., ne c'houlennas ket Miss Halliburtt e vije graet an aberzh-se. Ar c'habiten kaezh, neoazh, a oa gwall dapet, ha Crockston, o lenn en e galon evel en ul levr digor,

a frote e zaouarn betek kignat ar c'hroc'hen anezho.

« Emañ dimp, emañ dimp ! » a lavare hag a adlavare outañ e-unan. « Kent eizh deiz ac'hann e vo va mestr oc'h ober sioul e annez e gwellañ kambr an Delfin. »

Evit Miss Jenny, ha merzout a reas-hi ar garantez he doa lakaet da ziwanañ ? Ha dont a reas-hi da garout ivez ? N'oufe den lavaret, ha James Playfair nebeutoc'h c'hoazh eget gour all en e lec'h. Ar plac'h yaouank a vire an elevez vrasañ, ha dezhi ober diouzh he desav amerikat. He c'hevrin a chomas kuzhet don en he c'halon.

Met, e-pad ma oa ar garantez o vont war-raok evel-se en ene ar c'habiten yaouank, edo an Delfin o vont ker buan all war-zu Charleston.

An 13vet a viz Genver, e voe lavaret gant ar gedour e wele douar war-hed dek milmor er c'hornôg. Un aod izel e oa, lakaet gant ar pellder hogos a-gemmesk gant rezad an tonnoù. Edo Crockston o sellet pizh ouzh an dremmwel hag, e tro

nav eur beure, paret e selloù war ur pik e sklaeraenn an oabl, e youc'has :

« Tour-tan Charleston ! »

Mar bije degouezhet an Delfin e-kerz an noz, e vije bet gwelet abaoe meur a eurvezh an tour-tan-se. Diazezet war Enez v-Morris, e lein o sevel da gant daou-ugent troatad a-us live ar mor, e weled ar skleurioù diwar e dan-tro war-hed pevarzek milmor.

Deuet da anaout evel-se al lec'h m'edo an Delfin, n'en doa ken James Playfair nemet un dra da ober : dibab ar ganol-vor a dremenfe drezi evit mont e Bae Charleston.

« Mar ne gavomp sparl ebet », emezañ, « kent teir eurvezh ac'hann e vimp e surentez e lennoù-dock ar porzh. »

Emañ kêr Charleston e penn pellañ un aber seizh milmor hed, daou vilmor led anvet Charleston-Harbour. Diaes a-walc'h an toull da vont e-barzh an aber-se, enket ma'z eo etre Enez Vorris diouzh tu ar c'hreisteiz hag Enez Sullivan diouzh tu an hanternoz. D'ar mare ma teuas an

Delfin evit klask terriñ ar c'haeladur, e oa perc'hennet a-benn neuze Enez Vorris gant ar bagadoù soudarded kevreadel, hag edo ar jeneral Gillmore o tiazezañ warni strolladoù kanolioù a oa ar vorlenn dindan o zenn. Enez Sullivan, en enep, a oa etre daouarn ar Re Gengreriet a zalc'he start e kreñvlec'h Moultrie, e beg an enez. Gant-se, mad an Delfin e oa hedañ a-dost an aodoù hanternoz evit tec'hel diouzh boledoù strolladoù kanolioù Enez Vorris.

Pemp kanol-vor a ro hent da vont en aber : Kanol Enez Sullivan, Kanol an Hanternoz, Kanol Overall, Ar Ganol Vras hag, en diwezh, Kanol Lawford. Homañ avat, zo arabat da ziavaezidi klask mont enni, nemet ha bez' e vefe war o bourzh lomaned wellañ ar vro ha listri dezho nebeutoc'h eget seizh troatad kalandour. Evit pezh a sell Kanol an Hanternoz ha Kanol Overall, edont war o hed penn-da-benn dindan tenn ar c'hanolioù kevreadel. Arabat e oa, gant-se, soñjal enno. Mar en dije bet James Playfair frankiz da zibab, en dije lakaet e lestr-dredan da vont e-barzh Ar Ganol Vras, a zo

an hini wellañ, aes mont drezi diouzh ar merkoù. Nemet e oa ret ober diouzh ar plegennoù ha treiñ diouzh an darvoud. A-hend-all e oa anavezet mat-tre gant kabiten an Delfin, kement rin ha kevrin a oa er bae-se, ar riskloù, donder e zoureier d'an daere, e froudoù. Barrek e oa eta da leviañ e lestr gant ar brasañ surentez, ur wech aet e-barzh unan eus ar strizhoù-mor-se. An diaesañ eta e oa kavout toull da vont e-barzh.

Al leviadenn-se avat a c'houlenne mestroniañ skiant ar merdeiñ hag anaout pizh perzhioù mat an Delfin.

Evit gwir e oa div fourgadenn gevreadel o vorredek e douriioù Charleston. An aotrou Matthew a dennas evezh James Playfair warno.

« Emaint », emezañ, « o tanzen goulenn ouzhimp petra e teuomp da ober er rannvor-mañ. »

« Ac'hanta, tremen a raimp hep respont dezho », a eilgerias ar c'habiten, « hag e chomo o fri war ar gloued. »

An div fourgadenn koulskoude a oa o tont en o buanañ war-gaout an Delfin a

gendalc'he gant e hent. E vrasañ evezh avat, a lakae da chom diwar hed-tenn o c'hanolioù. Evit lakaat an amzer da redek, e troas James Playfair beg e lestr ouzh ar mervent, c'hoant dezhañ lakaat al listri enep da faziañ. Ar re-hont anat, a zleas krediñ e oa mennozh an Delfin mont e-barzh odeoù-mor Enez Vorris. Hogen, bez' e oa eno strolladoù kanolioù a oa a-walc'h ur boled diganto da gas al lestr saoz d'ar strad. Ar Gevreadelourien a lezas eta an Delfin da redek war-zu ar mervent, oc'h eveshaat outañ, hep dont re vuan war e lerc'h.

Er c'hiz-se, e-pad un eurvezh, e chomas digemm an hed-hent etre al listri. James Playfair, a-hend-all, c'hoant dezhañ lakaat ar fourgadennoù da faziañ war tizh an Delfin, en doa lakaet da c'horrekaat labour an tiretennoù ha ne gerzhe ken al lestr nemet gant disterañ nerzh e ardivink. Daoust da se, diouzh ar bouilhadoù tev a voged o tiboufañ diouzh e siminalioù, e ranked krediñ edo o klask diraez e wask uhelañ, da lavaret eo e dizh brasañ.

« Gwall souezhet e vezint emberr »,

eme James Playfair, « ouzh hor gwelet o tec'hel eus a-dre o daouarn ! »

Hag evit gwir, pa welas ar c'habiten e oa deuet tost a-walc'h da Enez Vorris, dirak ur steudad kanolioù dianav dezhañ an hed-tenn anezho, e troas a-daol-trumm tu d'ar baol, e lakaas al lestr da dreiñ warnañ e-unan, ha da redek adarre etrezek an Hanternoz, en ur lezel ar fourgadennoù war-hed daou vilmor en avel dezhañ. O welet an taol leviañ-se e veizas ar re-hont mennozh al lestr-dre-dan, hag i neuze da redek a-benn-kaer war e lerc'h. Re ziwezhat e oa avat. An Delfin, daougementet gantañ e dizh war-bouez e viñsoù o treiñ buanañ ma c'hellent, a oa pellaet trumm diouto en ur dostaat d'an aod. Tennet e voe outañ un nebeud boledoù, dre ziouer ober gwell, nemet koll a reas ar Gevreadelourien o biliennoù-houarn na rejont ket zoken an hanter eus an hent a oa etre al listri. Da unnek eur diouzh ar beure, edo al lestr-dre-dan o hedañ a-dost Enez Sullivan, a-drugarez d'e galandour dister, hag o lakaat tizh er ganol-vor strizh. Diriskl en

em gave eno : morreder kevreadel ebet n'en dije kredet dont war e lerc'h er ganol-se n'eus ket enni, well-wazh, unnek troatad dour e-pad an daere.

« Penaos ? » eme g-Crockston, « Ken aes-se eo se ? »

« Oc'ho ! Mestr Crockston », a eilgerias James Playfair, « n'eo ket mont e-barzh zo diaes, hogen dont er-maez. »

« Bo ! » eme an Amerikad, « N'on ket nec'het gant kement-se. Gant ul lestr evel an Delfin hag ur c'habiten evel an aotrou James Playfair, ez eer e-barzh pa garer hag e teuer er-maez heñvel. »

James Playfair, koulskoude, e lunedenn en e zorn, a selle pizh ouzh an hent edo oc'h ober. Dirazañ e oa kartennoù douaroniezh mat-tre eus an aod, hag ar c'hartennoù-se a roe tu dezhañ da vont war-raok dirouestl ha diarvar-kaer.

Ur wech aet e lestr er ganol-vor strizh zo o hedañ Enez Sullivan, James a levias diwar welet kreiz kreñvlec'h Moultrie er gwalarn-sterenn ken m'en em ziskouezas dezhañ er biz-hanternoz Kastell Pickney a anavezer diouzh e liv

gell-zu ha savet war an enezig digenvez Shute's Folly. En tu all, e voe dalc'het gantañ ti kreñvlec'h Johnston, savet war an dorn kleiz, digor war-hed daou zerez en hanternoz da greñvlec'h Sumter.

D'an ampoent e voe saludet gant un nebeud boledoù bet strinket outañ gant kanolioù Enez Vorris. Ne voe ket tizhet ganto. Kenderc'hel a reas gant e hent, hep treiñ diwarnañ treuz ur poent, tremen dirak Moultrieville, e beg Enez Sullivan, ha difourkañ er bae.

Dambrest goude, e lezas al lestr ar c'hreñvlec'h Sumter war an dorn kleiz ha gantañ e voe kuzhet ouzh ar c'hanolioù kevreadel.

Ar c'hreñvlec'h-se, brudet e brezel ar Stadoù-Unanet, zo lec'hiet war-hed tri milmor hag un drederenn diouzh Charleston, ha war-hed ur milmor pe-dost diouzh an aodoù a bep tu d'ar bae. Anezhañ ur pempkorneg diveg, diazezet war un enezenn diwar dorn mab-den bet savet e maen-greun ar Massachussetts. Dek vloaz e padas e sevel hag en tu-hont da nav c'hant mil dollar e koustas.

Eus ar c'hreñvlec'h-se eo e oa bet

argaset Anderson hag ar bagadoù soudarded kevreadel, d'an 13vet a viz Ebrel 1861 ; outañ eo e oa bet laosket kentañ tenn fuzuilh an disrannerien. Ne fonn ket da zen niveriñ ar c'hementadoù spontus a blom hag a houarn bet dislonket outañ gant kanolioù ar Gevreadelourien. Tost da dri bloaz e talas outo. Un nebeud mizioù diwezhatoc'h, goude treizh an Delfin, e voe diskaret gant ar boledoù tri-c'hant lur eus ar c'hanolioù roudennet Parrott bet lakaet gant ar jeneral Gillmore war Enez Vorris.

D'an ampoent avat, edo e barr e nerzh, hag e weled banniel ar Re Gengreriet o stlakat en avel a-us ar pempkorneg-meinse bras-divent.

Ur wech aet hebiou ar c'hreñvlec'h, en em ziskouezas kêr Charleston, a-led etre an div stêr Ashley ha Cooper. Bez' e oa anezhi ur beg-douar a-raok eus an aod war ar vorlenn.

Redek a reas James Playfair dre-greiz tre ar boueoù o verkañ an hent, en ur lezel d'ar c'hreisteiz-vervent tour-tan Charleston a weled dreist savennoù-douar Enez Vorris. Savet en doa neuze

d'e gorn banniel Bro-Saoz, hag e troe-distroe herrek-souezhus dre ar c'hanolioù-mor.

Lezet gantañ war stribourzh boue an dale-porzhiañ, ez eas frank war-raok war-greiz doureier ar bae. Edo Miss Halliburtt en he sav war an dunetez, o sellet ouzh ar gêr-se edo bac'het he zad enni, hag e teue an daeroù en he daoulagad.

A-benn an diwezh, war urzh ar c'habiten, e tigreskas tizh al lestr-dre-dan. Hedañ a reas an Delfin en o beg kanolioù ar c'hreisteiz hag ar reter. A-barzh-pell, e oa ereet ouzh ar c'hae en *North-Commercial-Wharf*.

7

## Ur jeneral kreisteizat

O tont da gaeañ e porzh Charleston, e oa bet saludet an Delfin gant youc'hadennoù un engroez stank. Tud ar gêr-se, kaelet-strizh diouzh tu ar mor, ne oant ket boas ken da welet listri eus Europa o tont en o forzh. Goulenn a raent, ha n'eo ket hep souezh, petra e teue d'ober en o doureier ar mell lestr-dre-dan-se a zouge gant lorc'h ouzh e gorn banniel Bro-Saoz. Met pa voe anavezet pal e veaj, perak edo o paouez terriñ ar c'haeladur war odeoù-mor Enez Sullivan, pa'n em ledas ar brud e oa etre e voñselloù ur gargad a-bezh a floderezh brezel, e kreskas c'hoazh ar stlakadeg daouarn hag ar youc'hadeg.

Hep koll ur vunutenn, ez eas James Playfair da welet ar jeneral Beauregard, penn-brezel kêr. Hennezh a reas un degemer eus ar gwellañ da gabiten

yaouank an Delfin dre ma tegouezhe e kentel evit reiñ d'e soudarded ar gwiskamantoù hag an tennoù o doa gwall ezhomm anezho. Divizet e voe eta e vije staget diouzhtu da ziskargañ an Delfin, hag e teuas divrec'hioù niverus da reiñ dorn d'ar vartoloded.

Kent mont diwar e vourzh, en doa klevet James Playfair digant Miss Halliburtt he erbedadennoù kalonekañ a-zivout he zad. En em lakaat holl e gourc'hemenn ar plac'h yaouank en doa graet ar c'habiten yaouank.

« Miss Jenny », en doa lavaret, « fiziañ ennon a c'hellit ober ; va seizh gwellañ a rin evit divac'hañ ho tad ; nemet fiziañs am eus ne vo ket diaes an dra-se da gas da vat. Hiziv end-eeun ez in da welet ar jeneral Beauregard hag, hep goulenn outañ a-daol-trumm divac'hidigezh an aotrou Halliburtt, e klevin digantañ e pe stad emañ, pe lezet frank war e c'her, pe dalc'het er vac'h. »

« Va zad paour ! » a respontas Jenny en ur huanadiñ, « Ne oar ket emañ e verc'h

ken tost-se dezhañ. Mar gellfen redek da vont etre e zivrec'h. »

« Gortozit un tamm, Miss Jenny. Hep dale, e vriatot ho tad. Bezit diarvar e rin gant an emroidigezh vrasañ, hogen evel un den fur ha poellek ivez. »

Ha leal d'e c'her, James Playfair, goude kas da vat, evel kenwerzhour, aferioù e di, gwerzhañ kargad an Delfin d'ar jeneral, ha prenañ d'ar priz izelañ ur bern bras divent a gotoñs, a lakaas ar gaoz da dreiñ war darvoudoù an deiz.

« Evel-se », emezañ d'ar jeneral Beauregard, « e kredit e chomo an trec'h gant ar sklavelourien ? »

« Diarvar eo din e chomo ganimp an trec'h da vat hag, evit pezh a sell ouzh Charleston, armead Lee he dic'hronno kent pell. Hag a-hend-all, petra da c'hortoz gant an enepsklavelourien ? Lakaomp nemet kement-se ne c'hoarvezo ket e kouezhfe etre o daouarn kêrioù a genwerzh Virginia, an div gCarolina, Jeorjia, Alabama, Misisipi. Ha goude ? Ha mestr e vint war ur vro birviken evit he derc'hel ? Ne vint ket, hep mar ebet, hag

hervezon, mar chomfe an tu kreñv ganto, gwall nec'het e vefent lakaet gant o zrec'h end-eeun. »

« Ha fiziañs hoc'h eus-hu penn-da-benn en ho soudarded ? » a c'houlennas ar c'habiten. « N'hoc'h eus ket aon e skuizhfe Charleston gant ur seziz rivinus dezho ? »

« Nann ! Aon na'm eus ket rak an trubarderezh. A-hend-all, aberzhet didruez e vefe an drubarded, hag e tistrujfen kêr he-unan dre an houarn pe dre an tan mar merzfen enni an disterañ emzav evit an Unaniezh. Fiziañ ennon Charleston en deus graet Jefferson Davies, hag e c'hellit krediñ, emañ Charleston etre daouarn mat. »

« Ha bez' ez eus ganeoc'h prizonidi hanternoziat ? » a c'houlennas James Playfair o tont d'an dra a bouez evitañ er gaozeadenn.

« Ya, kabiten », a respontas ar jeneral. « E Charleston eo en deus straket kentañ tenn fuzuilh an disrannerien. Enebiñ ouzhimp a vennas ober an enepsklavelourien a oa e kêr, ha goude

bezañ bet trec'het, ez int aet da brizonidi brezel. »

« Ha kalz anezho zo ganeoc'h ? »

« Ur c'hant bennak. »

« En o frankiz e kêr ? »

« Bez' e oant, betek an deiz ma tizolois un iriенn kensteuet ganto. Ar rener anezho a oa deuet a-benn da skoulmañ darempredoù gant ar sezizerien a gleve digantañ stad an traoù e kêr. Bac'hañ ar gwall ostizidi-se a rankis ober, ha ned ay meur a hini anezho er-maez eus o c'harc'har nemet evit pignat gant kleuzioù ar wikadell, hag eno, dek tenn digant ar Re Gengreriet a gaso o c'hevreadelezh da get. »

« Petra 'ta ! Fuzuilhet ! » a lavaras ar c'habiten yaouank o skrijañ en desped dezhañ.

« Ya, hag o rener da gentañ. Un den disaouzan a-grenn ha da ziwall dioutañ en ur gêr sezizet. E lizheroù am eus kaset d'ar brezidantelezh e Richmond, hag a-raok eizh deiz ac'hann e vo divizet da vat e donkadur. »

« Piv eo eta an den-se a gomzit ane-

zhañ ? » a c'houlennas James Playfair diseblant-kaer.

« Ur c'helaouenner eus Boston, un enepsklavelour touet, penn-da-benn diouzh dorn Lincoln. »

« Pe anv a rit anezhañ ? »

« Jonathan Halliburtt. »

« Paourkaezh diaoul a zen ! » eme James o voustrañ war e c'hlaouenn. « Ne vern petra en deus graet, ne c'heller ket mirout a druheziñ outañ. Hag e kred deoc'h e vo fuzuilhet ? »

« Diarvar din kement-se », a respontas Beauregard. « Petra 'fell deoc'h. Brezel zo brezel ! En em zifenn a reer evel ma c'heller. »

« Goude-holl, kement-se ne sell ket ouzhin », a eilgerias ar c'habiten, « ha pa vo tennadeg warnañ, e vin pell ac'hann. »

« Petra ? Emaoc'h e soñj mont kuit ker buan-se ! »

« Ya, jeneral, kenwerzhour e vezer dreist pep tra. Kerkent ha peurlestret ganin va c'hargad kotoñs e vorin. Deuet on e-barzh Charleston, ha mat eo. Nemet mont er-maez anezhi zo ret bremañ. Eno

emañ an dalc'h! Ur mat a lestr eo an Delfin. Daeañ d'ar red a c'hall ober holl listri ar verdeadurezh kevreadel ; nemet pegen herrek bennak ez eo, n'eo ket evit redek buanoc'h eget ur boled kanol a gant, hag ur boled en e gouc'h pe en e ardivink a lakafe da c'hwitañ va zaol kenwerzh en un doare kriz-mantrus. »

« En ho tiviz, kabiten », a respontas Beauregard. « Ne'm eus ali ebet da reiñ deoc'h war ar poent-se. Ho micher a rit hag emañ ar wirionez ganeoc'h. En ho lec'h e rafen heñvel ouzhoc'h. Hag ouzhpenn-se, n'eo ket dudius-tre bezañ e Charleston. Ur vorlenn a vez o kouezhañ bombezennoù enni e-pad tri devezh diwar bevar, n'eo ket ur goudor asur evit ul lestr. Mont en hent a c'hellot eta pa garot. Da e vefe din koulskoude klevet diganeoc'h an doareoù diwar-benn nerzh ha niver al listri kevreadel zo o vorredek dirak Charleston ? »

E wellañ a reas James Playfair evit kelaouiñ ar jeneral, hag ent hegarat e kimiadjont an eil diouzh egile. Hag eñ da-gaout an Delfin, du e dal, glac'haret-

meurbet gant ar pezh edo o paouez klevet.

« Petra da lavaret da v-Miss Jenny », a soñje-eñ. « Daoust hag-eñ e tlean deskiñ dezhi e peseurt stad truezus emañ an aotrou Halliburtt ? Ha gwell e vefe tremen hep diskuliañ dezhi ar riskloù zo ouzh he gourdrouz ? Paourkaezh plac'hig ! »

A-vec'h en doa graet hanter-kant kamm er-maez eus ti ar gouarner, ma kejas ouzh Crockston. Edo an Amerikad mat war an api anezhañ abaoe ma oa aet kuit.

« Ac'hanta, kabiten ? »

James Playfair a stagas e selloù ouzh Crockston ha hennezh a veizas diouzhtu ne oa ket mat ar c'heleier a zeue gant ar c'habiten.

« Gwelet hoc'h eus Beauregard ? »

« Ya », eme James Playfair.

« Ha komzet hoc'h eus dezhañ eus an aotrou Halliburtt ? »

« Ne'm eus ket ! Eñ eo en deus komzet anezhañ din. »

« Ac'hanta, kabiten ? »

« Ac'hanta!... Lavaret pep tra dit a c'heller ober, Crockston ? »

« Pep tra, kabiten. »

« Ac'hanta! Lavaret en deus din ar jeneral Beauregard e vo fuzuilhet da vestr a-benn eizh deiz ac'hann. »

O klevet ar c'heloù-se, un den all, nemet un eil Crockston e ve, en dije gwinket gant ar gounnar, pe e vije en em roet da sklankal gant ar glac'har o lakaat diskred da sevel. Met an Amerikad avat, dichal ouzh pep tra, a baras ur mousc'hoarzh war e ziweuz, hag a lavaras hepken :

« Bo, ne vern! »

« Penaos! Ne vern! » eme James Playfair. « Lavaret a ran dit e vo fuzuilhet an aotrou Halliburtt a-benn eizh deiz ac'hann, hag e respontez din : ne vern! »

« Ya, mard emañ a-benn eizh deiz ac'hann war bourzh an Delfin e-kreiz ar Meurvor. »

« Mat! » eme ar c'habiten o stardañ dorn Crockston. « Meizañ a ran, va den mat! Ur paotr kadarn zo ac'hanout, ha me, daoust d'an eontr Visant ha da

gargad an Delfin, en em lakafe da darzhañ evit Miss Jenny. »

« Arabat lakaat den ebet da darzhañ », a eilgerias an Amerikad. « D'ar pesked hepken e ra vad kement-se. An dra a bouez eo divac'hañ an aotrou Halliburtt. »

« Hogen, diaes e vo, gouzout a rez ! »

« Tra ! » eme g-Crockston.

« Ret eo kaout darempred gant ur prizoniad dalc'het-strizh. »

« Moarvat. »

« Ha kas da vat un dec'hadenn hogos burzhudus. »

« Bo ! » eme g-Crockston. « Kreñvoc'h e vez ar c'hoant tec'hel gant ar prizoniad eget ma vez c'hoant e ward d'e zerc'hel. Gant-se e tle bepred ur prizoniad dont a-benn da dec'hel. Setu perak, a-drugarez dimp, e tec'ho an aotrou Halliburtt diouzh e brizon. »

« Ar wirionez ganit, Crockston. »

« Bepred e vez. »

« Met penaos e ri-te ? Ur raktres zo da sevel, diarbennoù da gemer. »

« Soñjal a rin en traoù-se. »

« Miss Jenny avat ! Pa glevo emañ

barnet he zad d'ar marv, hag e c'hall an urzh d'e fuzuilhañ dont deiz pe zeiz... »

« Ne glevo ket, ha setu. »

« Ya, ra chomo en dic'houzout. Gwell eo dezhi ha dimp. »

« Pelec'h emañ bac'het an aotrou Halliburtt ? » a c'houlennas Crockston.

« Er wikadell », eme James Playfair.

« Mat-tre ! Deomp d'ar bourzh bremañ ! »

« Deomp, Crockston ! »

8

# An dec'hadenn

Edo Miss Jenny azezet war dunetez an Delfin, o c'hortoz gant hiraezh ha doan distro ar c'habiten. Pa'n em gavas hennezh ganti, ne voe ket ar plac'h yaouank evit rannañ ger. Birvidikoc'h avat e oa ar goulenn en he daoulagad eget an hini a vije bet distaget gant he diweuz.

Crockston ouzh e eilañ, ne ziskulias James Playfair dezhi nemet an traoù o tennañ da vac'hidigezh he zad. Lavaret a reas en doa ent evezhiek diennet Beauregard diwar-benn e brizonidi brezel. O vezañ ma ne ziskoueze ket dezhañ ar jeneral bezañ tuet-mat en o c'heñver, e oa chomet war vete-gouzout ha mennet da ober diouzh ma tegouezhfe.

« Pa'z eo gwir n'emañ ket an aotrou Halliburtt en e frankiz da vale e kêr, e vo diaesoc'h aozañ e dec'hadenn, nemet

dont a rin a-benn, ha touiñ a ran deoc'h, Miss Jenny, ned ay ket kuit an Delfin hep kas gantañ ho tad war e vourzh. »

« Trugarez, aotrou James », eme Jenny. « Ho trugarekaat a ran a-greiz-kalon. »

O klevet ar c'homzoù-se, e santas James Playfair e galon o lammat en e greiz. Tostaat d'ar plac'h yaouank a reas, lugern en e sell, strafuilh en e vouezh. War-nes komz edo marteze, ha displegañ ar garantez ne oa ket evit derc'hel warni, pa zeuas Crockston war e gomz.

« Amañ n'emañ ket an dalc'h », emezañ. « N'eo ket teneraat zo d'ober bremañ. Kaozeomp, ha kaozeomp mat. »

« Hag ur raktres bennak zo ganit, Crockston ? » a c'houlennas ar plac'h yaouank.

« Raktres a vez bepred ganin », a eilgerias an Amerikad. « Va micher-me eo. »

« Unan mat avat ? » eme James Playfair.

« Mat-kenañ, ken ma ne vije ket kavet gwell gant an holl vinistred bodet e

Washington. Emañ evel pa vefe an aotrou Halliburtt war vourzh. »

Gant kement a fiziañs hag a vadegezh e komze Crockston ma vije bet ret bezañ an diskredikañ eus an dud evit tremen hep krediñ e oa ar wirionez gantañ. »

« Da selaou a reomp, Crockston », eme James Playfair.

« Mat. C'hwi, kabiten, a yelo da gaout ar jeneral Beauregard da c'houlenn digantañ ur vad ha ne vo ket nac'het ouzhoc'h. »

« Pe vad ? »

« C'hwi a lavaro dezhañ hoc'h eus war ho pourzh ur penn fall, un hailhon touet a ra diaes deoc'h, hag en deus klasket, e-pad an treizh, lakaat ar vartoloded d'en em sevel ouzhoc'h. Berr-ha-berr, ur fallakr a zen. Goulenn a reot outañ an aotre d'e vac'hañ er wikadell, gant an diviz ma vo daskoret deoc'h pa gimiadot, dezhañ da vezañ degaset en-dro da Vro-Saoz ha barnet eno gant barnerien ar vro. »

« Mat ! » a respontas James Playfair o tamvousc'hoarzhin. « An holl draoù-se a

rin, hag a youl vat e vo roet din va goulenn gant Beauregard. »

« Diarvar a-grenn eo din kement-se », eme an Amerikad.

« Nemet e tioueran un dra », a adstagas James Playfair.

« Petra ? »

« An hailhon touet. »

« Emañ dirak ho taoulagad, kabiten. »

« Petra !... An den fallakr-se ?... »

« Me eo, salv ho kras. »

« O ! gwellat, kadarnat kalon ! » a grias Jenny en ur stardañ etre he daouarnigoù daouarn kaledennek an Amerikad.

« Kae, Crockston », eme James Playfair. « Da gompren a ran, va mignon, ha n'eus nemet un dra a geuzian dezhañ : rankout tremen hep mont da ober evidout. »

« Da bep hini e damm labour », eme g-Crockston. « Gwall drubuilhet e vefec'h o tont da ober evidon. Me ne vin ket. A-walc'h ho pezo da ober diwezhatoc'h o vont er-maez eus ar vorlenn dindan tennoù kanolioù ar Gevreadelourien hag ar Re Gengreriet. Seurt labour ne vefen ket evit e gas da vat. »

« Mat, Crockston. Displeg larkoc'h. »

« Setu : ur wech er wikadell — he anaout a ran — e welin penaos en em gemer, met bezit asur en em gemerin mat. Er c'heit-se, c'hwi a gaso da vat kargidigezh ho lestr. »

« O ! Ar c'henwerzh », eme ar c'habiten, « bihan dra eo bremañ... »

« Tamm ebet ! Hag an eontr Visant ! Petra a lavarfe ? Lakaomp da gerzhet a-gevret luskoù ar galon ha taolioù kenwerzh. E-giz-se e vo lemet pep diskred diwarnomp. Nemet greomp buan. Ha darev e c'hellit bezañ a-benn c'hwec'h devezh ac'hann ? »

« Ya. »

« Ac'hanta, ra vo karget ha darev da vont kuit an Delfin da zevezh an 22vet. »

« Darev e vo. »

« D'an 22vet a viz Genver, en abardaez, klevit mat, kasit ur vag gant ho kwellañ martoloded da White Point, e penn kêr. Gortozit ken ma vo nav eur, ha neuze e welot o tont an aotrou Halliburtt hag ho servijer. »

« Nemet penaos e ri-te evit divac'hañ

an aotrou Halliburtt hag en em ziva-c'hañ da-unan ? »

« Kement-se a sell ouzhin. »

« Crockston gaezh », eme Jenny neuze, « emaoc'h eta o vont da lakaat ho puhez en arvar evit selvel va zad ! »

« Bezit dinec'h diwar va fenn, Miss Jenny, ne lakaan netra en arvar, va c'hrediñ a c'hellit. »

« Ac'hanta », a c'houlennas James Playfair, « peur e rankan-me da gas d'an toull-bac'h ? »

« Hiziv end-eeun. Anat deoc'h, emaon o tirollañ ho martoloded. Amzer ebet da goll. »

« Hag aour a fell dit kaout ? Spletus e c'hall bezañ dit er wikadell. »

« Aour da brenañ ur gward ! Tra ! Re ger eo ha re sot. Pa'z eer dre an hent-se, e vir ar gward an arc'hant hag ar prizoniad. Ha gantañ emañ ar wirionez ! Nann, troioù all suroc'h a anavezan. Un dollar bennak, koulskoude. Peadra da c'hallout evañ, diouzh an ezhomm. »

« Ha mezviñ ar gward. »

« Ket, ur gward mezv a laka pep tra en

arvar. Nann, me a lavar deoc'h em eus va mennozh. Va list da ober. »

« Dalc'h, Crockston mat, setu un dek dollar bennak. »

« Re eo, nemet daskor a rin deoc'h an dilerc'h. »

« Ac'hanta, ha darev out ? »

« Darev-mat da vezañ ur c'hikon aheurtet. »

« En hent neuze. »

« Crockston », eme ar plac'h yaouank, strafuilhet he mouezh, « te zo e gwirionez gwellañ den zo war an douar ! »

« Gant se ne vefen ket souezhet », eme an Amerikad o c'hoarzhin hegarat. « A ! pa soñjan, kabiten, un dra a bouez da erbediñ deoc'h. »

« Petra ? »

« Marteze e kinnigo deoc'h ar jeneral lakaat ho lampon ouzh ar groug, — chom hanter hent ne gar ket ar soudarded, evel ma ouzoc'h. »

« Ac'hanta, Crockston ? »

« Ac'hanta, c'hwi a c'houlenno amzer d'en em soñjal. »

« An dra-se a douan dit. »

En deiz-se end-eeun, evit brasañ souezh ar vartoloded manet en dic'houzout, Crockston, chadennet e dreid hag e zaouarn, a oa kaset d'an aod e-kreiz ur bagad a zek moraer. Un hantereur goude, war goulenn ar c'habiten James Playfair, e oa bac'het e gwikadell Charleston.

E-pad an devezh-se hag an devezhioù war-lerc'h e voe labouret dillo da ziskargañ an Delfin.

Hep paouez e veze ar gavroù-dre-dan o lemel kuit al lestrad traezoù eus Europa evit ober lec'h d'al lestrad traezoù eus Amerika. Charlestoniz a zerede da welet al labour bras-se, o reiñ dorn d'ar vartoloded hag ouzh o meuliñ. Sellet matdreist e vezent gant Kreisteiziz. James Playfair avat, ne lezas ket ganto amzer d'ober o mad eus lidoù an Amerikiz. War o zro e veze bepred, ouzh o broudañ da labourat, kefridi warnañ, hep m'o dije martoloded an Delfin gellet gouzout perak.

Tri devezh war-lerc'h, d'an 18vet a viz Genver, e oad krog da verniañ ar c'hentañ pakadennoù kotoñs e strad al lestr. Daoust ma ne oa ket James Playfair

e chal ken gant an dra-se, edo an ti b-Playfair and Co. oc'h ober eno un taol kenwerzh eus ar bravañ : dister briz en doa prenet ar c'hotoñs-se a oa leun-barr gantañ sanailhoù bras Charleston.

Eus Crockston avat, ne oa keloù ebet ken. Hep lavaret ger eus se, edo Jenny o vevañ eurvezhiadoù enkrez. He dremm, distronket gant an nec'hamant, a gomze en he lec'h, ha James Playfair a glaske he dinec'hiñ gant komzoù frealzus.

« Pep fiziañs am eus e Crockston », a lavare dezhi. « Ur mevel leun a galon eo. E anaout a rit gwell egedon, Miss Jenny, ha dienkrez a-grenn e tlefec'h bezañ. A-benn tri devezh ac'hann, e vo ho tad ouzh ho stardañ war e galon, bezit sur eus se. »

« A ! Aotrou James ! » a grias ar plac'h yaouank, « penaos e c'hellin-me birviken anavezout un emroidigezh a-seurt gant homañ ? Penaos e kavimp-ni, va zad ha me, an tu da baeañ deoc'h ar vad ho po graet dimp ? »

« Me el lavaro deoc'h pa vimp e douriοù Bro-Saoz ! » a eilgerias ar c'habiten yaouank.

Jenny a reas ur sell outañ, soublañ he daoulagad karget a zaeroù ha hi distreiñ d'he c'hambr.

Fiziañs en doa James Playfair e chomfe ar plac'h yaouank hep anaout stad kriz he zad ken ma vefe salvet. E-pad an devezh diwezhañ-se avat, e teuas da glevet ar wirionez dre faragouilh diratozh ur martolod. Respont ministred Richmond a oa deuet en derc'hent dre ul leuriad en doa tizhet tremen a-dreuz linenn ar rakgedlec'hioù. Ar respont-se a oa ennañ barnedigezh Jonathan Halliburtt d'ar marv : fuzuilhet e tlee bezañ ar c'heodedour reuzeudik-se an deiz war-lerc'h ar beure... Ne zaleas ket ar c'heloù-se da vezañ brudet e kêr, ha degaset e voe d'ar bourzh gant unan eus martoloded an Delfin. An den-se el lavaras d'ar c'habiten hep gouzout e oa Miss Halliburtt war-hed klevet. Leuskel a reas ar plac'h yaouank ul leñv ranngalonus ha kouezhañ war ar pont, kollet pep anaoudegezh ganti. Douget e voe d'he c'hambr gant James Playfair, hag he frederiañ hir a voe ret evit daskor he anaoudegezh dezhi.

Pa zigoras he daoulagad, e welas en he c'hichen ar c'habiten yaouank, e viz war he diweuz, oc'h erbediñ dezhi chom war dav a-grenn. Kalon a-walc'h he doe da devel, da voustrañ war he anken. Ha James Playfair, o taoublegañ outi, a lavaras dezhi e pleg he skouarn :

« Jenny, dindan div eurvezh e vo ho tad yac'h ha salv en ho kichen, pe anez, e vin marvet o klask e selvel ! »

Hag eñ er-maez eus an dunetez o lavaret dezhañ e-unan :

« Ha bremañ, ret eo e dennañ eus a-dre daouarn e enebourien, koustet a gousto, ha pa vefe ret din paeañ gant va buhez ha hini va martoloded ! »

Deuet e oa eur an ober. Adalek ar beure e oa bet peurgarget e lestrad kotoñs gant an Delfin. Leun-barr e oa e c'hlaouegoù. A-benn div eurvezh e c'helle mont en e hent. E lakaat da ziborzhiañ diouzh an *North-Commercial-Wharf* en doa graet James Playfair hag e zegas war-greiz ar vorlenn. Darev 'ta e oa da ober

e vad eus ar gourlanv a zlee bezañ da nav eur noz.

Pa'z eas James Playfair diouzh ar plac'h yaouank, edo neuze seizh eur o seniñ, ha James a lakaas stagañ gant ar pourchasoù da vont kuit. Betek-henn, e oa bet dalc'het kuzh an dra etre eñ, Crockston ha Jenny. Neuze avat, e kavas mat reiñ da anaout an enkadenn d'an aotrou Matthew. Ober a reas diouzhtu.

« En ho kourc'hemenn », a respontas an aotrou Matthew hep ober an disterañ evezhiadenn. « Hag a-benn nav eur eo ? »

« A-benn nav eur. Lakait enaouiñ an tanioù diouzhtu ha ra vo lakaet gor enno timat. »

« A vo graet, kabiten. »

« War un eor-bann emañ an Delfin. Troc'hañ ar fard a raimp ha redek kuit hep koll un eilenn. »

« Mat-tre. »

« Lakait ul letern e beg ar wern-vras. Teñval eo an noz hag al lusenn o sevel. Arabat dimp bezañ war var da goll hon hent o tont en-dro d'ar bourzh. Un

diarbenn all da gemer : lakaat ar c'hloc'h da seniñ diwar nav eur. »

« Rik-ha-rik e vo graet diouzh ho kourc'hemennoù, kabiten. »

« Ha bremañ, aotrou Matthew, grit paramantiñ ar gig*, lakait ennañ c'hwec'h eus ho kwellañ roeñverien. Mont a ran diouzhtu da White Point. Miss Jenny a erbedan deoc'h e-keit ha ma vin er-maez. Ha Doue d'hor miro, aotrou Matthew. »

« Doue d'hor miro ! » a respontas an eilgabiten.

Ha kerkent e roas an urzhioù evit ma vije lakaet gor er fornioù ha paramantet an advagig. En ur ober un nebeud munutennoù e voe prest honnezh. Goude ur c'himiad diwezhañ da Jenny, e tiskennas James Playfair er gig. D'an ampoent m'edo an advagig o tivourzhañ, e c'hallas gwelet moged du a vouilhadoù stank o tifoupañ diouzh siminalioù e lestr, hag o vont d'en em goll e latar teñval an oabl.

---

**Gig,** *Sz. kanod skañv begek an daou benn anezhañ.*

Du-dall e oa an noz ha tavet an avel. Edo ar siouldded ar vrasañ o ren war ar vorlenn divent a hañvale bezañ morgousket an tonnoù anezhi. Gouleier dihewel a zaskrene el lusenn. Krog e zorn er baol, e kase dihop-kaer James Playfair e vagig war-zu White Point. Tost da zaou vilmor treizh a oa da ober. E-pad an deiz, en doa James kemeret pervezh e verkoù, e doare ma c'hallas mont war-eeun betek beg Charleston.

Edo eizh eur o seniñ en iliz Sant Philipp, pa stokas staon ar gig ouzh White Point.

Un eurvezh a oa c'hoazh da c'hortoz a-raok ma vije deuet ar pred resis lakaet gant Crockston. Didud a-grenn e oa ar c'hae. Ne oa nemet ar gedour war kanolioù ar c'hreisteiz hag ar reter a oa o vale war-hed ugent kamm ac'hano. Hir-hir e tiskoueze ar munutennoù bezañ da James Playfair. Ne gave ket dezhañ e tremene buan a-walc'h an amzer.

Da eizh eur hanter e klevas trouz kammedoù. Lezel a reas e baotred krog en o roeñvoù, darev da zigaeañ hag eñ war-raok. Nemet, war-hed dek kamm

ac'hano, en em gavas tal-ouzh-tal gant ur bagad gwarded-aod oc'h ober o zro-c'hed noz. Bez' e oa un ugent anezho, a-vloc'h. James a dennas ur bistolenn-dro eus e c'houriz, gant ar mennozh start da ober ganti mar bije ret. Met petra a c'helle ober ouzh ar soudarded-se a oa o tiskenn betek ar c'hae ?

Penn ar bagad a zeuas d'e gaout, hag o welet ar gig, e c'houlennas ouzh James :

« Pe vag eo honnezh ? »

« Gig an Delfin », a respontas an den yaouank.

« Ha c'hwi zo ?... »

« Ar c'habiten James Playfair. »

« Krediñ a raen e oac'h aet en ho hent, hag a-benn bremañ en odeoù-mor Charleston. »

« Emaon darev da vont kuit... En hent e tlefen bezañ... Met... »

« Met ?... » a c'houlennas penn ar warded-aod o terc'hel gant e aters.

Keal a zeuas a-daol-trumm war spered James hag ez eilgerias :

« Bac'het ez eus unan eus va marto-

loded er wikadell, ha war va feiz, ez on bet war-nes e ankounac'haat. Gwell a se, soñjal ennañ em eus graet e kentel ha dileuriet gwazed da gregiñ ennañ. »

« A ! Al lampon-se a vennit deren da Vro-Saoz ? »

« Hennezh end-eeun. »

« Kerkoulz krouget e vije bet er vromañ hag er vro-hont ! » eme ar gwardaod o c'hoarzhin gant e fentigell.

« Krediñ a ran », a eilgerias James Playfair. « Nemet gwell eo ober diouzh ar reizh. »

« Ac'hanta, chañs vat deoc'h, kabiten, ha diwallit diouzh kanolioù Enez Vorris. »

« Bezit dinec'h. Deuet on e-barzh hep droug, ha fiziañs am eus e c'hellin mont er-maez ken dizroug all. »

« Beaj vat. »

« Ho trugarez. »

War se ez eas ar bagadig en e hent, hag e chomas sioul ar c'hro.

D'an ampoent, e stagas nav eur da seniñ. Ar pred lakaet e oa. James a santas e galon o lammat en e askre evel

pa vennje terriñ. Ur c'hwiban a glevas, hag e respontas dre ur c'hwiban all. Ha gortoz goude-se, oc'h astenn e skouarn hag oc'h ober sin gant e zorn d'e varto-loded da chom didrouz a-grenn. Ur gwaz a zeuas war wel, paket en un tartan* ledan, o sellet a-gleiz hag a-zehou. James a redas d'e gaout.

« Mr. Halliburtt ? »

« Me eo », a respontas paotr e dartan.

« A ! Doue ra vo meulet ! » eme James Playfair. « It er vag hep koll ur vunutenn. Pelec'h emañ Crockston ? »

« Crockston ! » eme an aotrou Halli-burtt, sebezet e vouezh. « Petra a vennit lavaret ? »

« An den en deus ho tivac'het, an hini en deus ho tegaset amañ, hennezh eo ho mevel Crockston. »

« An den en deus va ambrouget eo gward ar wikadell », a eilgerias an aotrou Halliburtt.

« Ar gward ! » a grias James Playfair.

Ne oa ket evit meizañ an dra, ha milaon a grogas ennañ.

**Tartan,** *Sz. danvez gloan bandennoù liv o'n em groaziañ a-skouer warnañ. Priziet gant Skosiz.*

« Ya da, ar gward ! » a lavaras ur vouezh anavezet. « Ar gward ! Emañ kousket evel ur broc'h em zoull-bac'h ! »

« Crockston, te ! Te eo ! » a skrijas an aotrou Halliburtt.

« Va mestr, kuit a gomzoù ! Pep tra a vo diskleriet deoc'h. Emañ ho puhez war var ! It er vag, it er vag. »

Hag an tri den da vont er vag.

« List da gouezhañ ! » a grias ar c'habiten.

A-gevret e kouezhas ar c'hwec'h roeñv en o zoulledoù.

« Kas war-raok ! » a c'hourc'hemennas James Playfair.

Hag ar gig da riklañ evel ur pesk war tonnoù teñval Charleston-Harbour.

9

# Dre-greiz tre div ganoliadeg

Kaset war-raok gant c'hwec'h roeñver kreñv, e rede ar gig war douriou̇ ar vorlenn. War stankaat ez ae al lusenn, ha diaes e oa da James Playfair mont gant steud e verkou̇. Aet e oa Crockston d'en em lakaat e penn a-raok ar vag, hag an aotrou Halliburtt er penn a-dreñv, e-kichen ar c'habiten. Ar prizoniad, sebezet da gentañ o kavout e vevel eno, en doa mennet komz dezhañ. Crockston avat, a wignas dezhañ tevel.

Koulskoude, un nebeud munutennou̇ war-lerc'h, pa'n em gavas ar gig war-greiz al lenn, e troas Crockston da gomz. Meizañ a rae peseurt goulennou̇ a zlee bezañ o troidellat war spered an aotrou Halliburtt.

« Ya, va mestr ker », emezañ, « emañ ar gward em lec'h em zoull-bac'h. Daou

zornad start am eus plantet ennañ, an eil war e gilpenn, egile war e sac'h-boued, d'e lakaat da gousket, ha kement-se d'ar pred end-eeun m'edo o tegas va c'hoan din. Pebezh anaoudegezh-vat ! Gwisket em eus e zilhad, tapet krog en e alc'hwezioù, ha mont d'ho klask ha d'ho kas er-maez eus ar wikadell dindan fri ar soudarded. Ken aes-se e oa da ober ! »

« Va merc'h avat ? » a c'houlennas an aotrou Halliburtt.

« Emañ war bourzh al lestr zo war vont d'hor c'has da Vro-Saoz. »

« Aze emañ va merc'h, aze ! » a grias an Amerikad o sevel trumm diwar e dost.

« Tavit ! » a eilgerias Crockston. « Un nebeud munutennoù c'hoazh hag e vimp salvet. »

Edo ar vag o redek en deñvalijenn, nemet hep gouzout kaer ha war an hent mat e oa. Gant al lusenn, ne oa ket James Playfair evit merzout tanioù an Delfin. War vordo e oa war be du skeiñ, ha ken du-dall e oa deuet an teñval ma ne oa ket ar vartoloded evit gwelet beg o roeñvoù.

« Ac'hanta, aotrou James ? » eme g-Crockston.

« En tu-hont d'ur milmor hon eus graet, a gav din », eme ar c'habiten. « Hag un dra bennak a welez, Crockston ? »

« Tra ebet. Mat va daoulagad kouls-koude. Bo ! Degouezhout a raimp. N'o deus ket an disterañ diskred, du-hont... »

Ne oa ket e ger peurlavaret gantañ, ma voe gwelet ur fuzeenn o roudenniñ an deñvalijenn uhel-uhel en oabl.

« Un taol arouez ! » a grias James Playfair.

« Diaoul ! » eme g-Crockston, « eus ar wikadell e tle bezañ o tont. Gortozomp. »

Un eil fuzeenn ha, goude-se, un teirvet a savas da heul an hini gentañ, hag hogos kerkent e voe gwelet an hevelep arouez o sevel war-hed ur milmor dirak ar vag.

« Eus kreñvlec'h Sumter e sav ar re-mañ », a grias Crockston. « An taol

arouez eo da embann ez eus bet un dec'hadenn. Roeñvit a-nerzh-brec'h ! Dizoloet eo an taol ! »

« Roeñvit start, paotred ! » a youc'has James Playfair, o vroudañ e vartoloded. « Sklerijennet din va hent gant ar fuzeennoù-se. N'emañ ket an Delfin hed eizh kant yard diouzhimp. Selaouit ! Klevet a ran kloc'h ar bourzh. Kravañ ! Kravañ ! Ugent lur deoc'h mard emaomp degouezhet e korf pemp munutenn ! »

A-nerzh-korf e kasas ar voraerien warraok ar gig a hañvale nijal a-rez an tonnoù. An holl galonoù a lamme. Un tenn kanol a oa o paouez strakal diouzh tu kêr, ha war-hed tregont gourhed diouzh ar vag, e klevas Crockston kentoc'h eget ma welas o tremen ur c'horf herrus a oa hep mar ebet ur boled.

D'an ampoent, edo kloc'h an Delfin o seniñ a-vole-vann. Edod o tenesaat. Gant un nebeud roeñvadoù e voe kaset ar gig bourzh-ha-bourzh gant al lestr. Hag un eilennoù bennak war-lerc'h, edo Jenny o kouezhañ etre divrec'h he zad.

Kerkent e voe savet ar gig en e lec'h, ha James Playfair a yeas a-herr war an dunetez.

« Aotrou Matthew, ha gwask a-walc'h zo ? »

« Ya, kabiten. »

« Lakait troc'hañ ar fard, ha war-raok, buanañ ma c'hellimp ! »

Nebeudik goude edo an div viñs o poulzañ al lestr-dre-dan war-zu ar ganol-vor vras, ouzh e bellaat diouzh kreñv-lec'h Sumter.

« Aotrou Matthew », eme James, « n'omp ket evit soñjal tremen dre odeoù-mor Enez Sullivan. War-eeun ez afemp dindan tennoù ar Re Gengreriet. Hedomp tostañ ma c'hellimp an tu dehou d'al lenn, bezañ ma vimp neuze dindan tennoù ar Gevreadelourien. Un den a fiziañs zo ganeoc'h ouzh ar baol ? »

« Ya, kabiten. »

« Grit lazhañ al leternioù hag an tanioù-bourzh. Re zo, kalz re dija gant adskedoù an ardivink. N'omp ket evit mirout outo avat. »

E-pad ar gaoz-se edo an Delfin o redek herrus-bras, nemet o leviañ da dizhout an tu dehou da Charleston-Harbour, e oa bet ret dezhañ mont dre ur ganol-vor el lakae da dremen e-pad un nebeud munutennoù a-dost da greñvlec'h Sumter. Ne oa ket war-hed un hanter milmor dioutañ, pa voe gwelet o c'houlaouiñ tarzhelloù ar c'hreñvlec'h holl a-unan hag ur gorventenn houarn a dremenas dirak al lestr-dre-dan gant un darzhadeg spontus.

Re abred, amparfaled ! » a youc'has James Playfair o tirollañ da c'hoarzhin. « Kasit war-raok ! Kasit war-raok ! Aotrou ijiner ! Etre div ganoliadeg e rankomp tremen ! »

An dommerien a lakae ar wrez da greskiñ er fornioù. Gant nerzh e ardivink edo an Delfin o c'hougrenañ en holl gevrennoù e framm, evel pa vije bet war-nes diemprañ.

D'an ampoent e krozas un eil tarzhadeg. Ur barrad nevez a voledoù kanol a c'hwibanas en adreñv d'al lestr-dre-dan.

« Re ziwezhat, dioded ! » a yudas ar c'habiten yaouank.

Edo neuze Crockston war an dunetez. Hag eñ lavaret :

« Setu tremenet unan. Un nebeud munutennoù c'hoazh ha n'hor bo gwalldaol ebet ken da zoujañ a-berzh ar Re Gengreriet. »

« Krediñ a rez neuze n'hon eus netra all ebet ken da gaout a-berzh kreñvlec'h Sumter ? » a c'houlennas James.

« Netra ebet ken a-berzh hennezh, hogen pep tra digant kreñvlec'h Moultrie, e beg Enez Sullivan. Hennezh all avat, n'eo ket evit tennañ ouzhimp nemet e-doug un hanter munutenn. Dezhañ, gant-se, da zibab mat e goulz ha skeiñ eeun ganimp, mar fell dezhañ hon tizhout. O tostaat emaomp. »

« Mat ! Dre anaout al lec'h m'emañ kreñvlec'h Moultrie, e c'hellimp mont war-eeun da gaout ar ganol vras. Gant-se : tan dezhi ! »

Raktal, evel pa'n dije James Playfair gourc'hemennet e-unan d'ar c'hanolioù

tennañ, e voe goulaouet-holl ar c'hreñvlec'h gant teir rezad luc'hed. Un darzhadeg spontus a grozas, ha strak a voe klevet e bourzh al lestr-dre-dan.

« Skoet ennomp, ar wech-mañ ! » eme g-Crockston.

« Aotrou Matthew », a grias ar c'habiten d'e eiler a oa e penn a-raok al lestr, « petra zo c'hoarvezet ? »

« An adwern-valouin er mor. »

« Ha gloazidi zo ganimp ? »

« N'eus ket, kabiten. »

« Ac'hanta, ar gwernioù gant an diaoul ! Eeun er ganol ! Eeun ! Ha leviit etrezek an enez. »

« Trec'het ar Greisteizidi ! » a grias Crockston. « Mar dleomp kaout boledoù en hor c'houc'h, gwell eo ganin c'hoazh e vefe ar re-se boledoù Hanternozidi. Aesoc'h ez int da c'hoiñ ! »

Hag e gwirionez n'edod ket aet c'hoazh er-maez a zañjer, hag arabat e oa d'an Delfin krediñ e oa e savete. Mar n'edo ket c'hoazh war Enez Vorris ar gwall ganolioù a voe degaset enni un nebeud mizioù war-lerc'h, he c'hanolioù hag he

mortezioù neoazh a oa aes dezho kas ul lestr evel an Delfin d'ar strad.

Lakaet war evezh e oa bet Kevreadelourien an enez ha listri ar c'haeladur gant kanoliadegoù kreñvlec'hioù Sumter ha Moultrie. Ne oa ket ar sezizerien evit meizañ tra en argadadeg-noz-se na ziskoueze ket bezañ renet a-enep dezho. Ret e oa dezho, koulskoude, bezañ darev da respont, ha darev e oant.

En dra-se eo e soñje James Playfair, e-keit ha m'edo o vont war-raok dre odeoù-mor Enez Vorris, ha gwir abeg en doa da zoujañ un dra bennak rak, a-benn ur c'hardeur, e voe roudennet an deñvalijenn gant skleurioù : ur barrad bombezennoù bihan a oa o kouezhañ tro-war-dro d'al lestr-dre-dan en ur lakaat an dour da strinkañ betek dreist e farkaj. Hiniennoù anezho zoken a zeuas da skeiñ gant pont an Delfin, dre o sol avat, ha kement-se a viras ouzh al lestr a vont da goll. Rak ar bombezennoù-se, evel ma voe klevet diwezhatoc'h, a zlee tarzhañ e kant tamm ha goloiñ, pep unan anezho, ur gorread a kant ugent troatad karrez gant un tan grizias

dilazhus a veze o leskiñ e-pad ugent munutenn. Trawalc'h e oa gant unan hepken eus ar bombezennoù-se evit tangwallañ al lestr. Gwell a-se avat, evit an Delfin, e oa anezho ur gavadenn nevez, pell a vezañ peurvat c'hoazh. Ur wech strinket er vann, un treiñ fall warno o-unan o dalc'he war o c'hostez, ha pa gouezhent e skoent gant o zroad e-lec'h skeiñ gant o beg, el lec'h ma oa ar mor-zholig. Gant ar si-se en oberiadur anezho eo hepken e voe salvet an Delfin diouzh un distruj asur. Ar bombezennoù skañv a-walc'h-se ne rejont ket kalz a zroug dezhañ, ha gant gwask ar vurezh tommet-dreist en e gaoterioù, e kendalc'has da vont war-raok gant an ode-vor.

D'ar c'houlz-se, ha daoust da urzhioù ar c'habiten, e teuas war an dunetez an aotrou Halliburtt hag e verc'h d'en em gavout gant James Playfair. Hemañ a vennas o c'has en-dro d'o c'hambr. Jenny avat, a zisklerias e chomfe e-kichen ar c'habiten.

Evit an aotrou Halliburtt, a oa o paouez klevet emzalc'h hael e salver, e stardas

dezhañ e zorn hep gallout displegañ grik.

Edo neuze an Delfin o vont da greiz gant e dizh brasañ. A-walc'h e oa dezhañ mont gant an ode-vor war-hed tri milmor c'hoazh evit en em gavout war dour ar Meurvor Atlantel. Mard oa disparl an toull da vont er-maez, e oa salvet al lestr. Anaout mat ur souezh a rae James Playfair holl gevrinoù bae Charleston, hag e levie e lestr a-dreuz an deñvalijenn gant ar brasañ surentez. Pep abeg en doa eta da gredіñ e teuje da vat gantañ e her a redadenn war-raok, pa voe klevet ur martolod, e penn a-raok al lestr, o youc'hal :

« Ul lestr ! »

« Ul lestr ? » a grias James.

« Ya, dre hol lez en tu babourzh. »

Al lusenn o paouez sevel a leze neuze da welet ur fourgadenn vras a oa o leviañ evit sparlañ toull an ode-vor ha herzel ouzh an Delfin a dremen. Koustet a gousto, e oa ret kaout lañs warni ha goulenn muioc'h a dizh ouzh ardivink al lestr-dre-dan, anez-se e oa kollet pep tra.

« Tout ar baol en tu stribourzh ! » a youc'has ar c'habiten.

A-herr ez eas goude war an dreuzell a dremene dreist an ardivink. War e urzh, e voe lakaet dilusk unan eus an div viñs. Gant unan hepken o vont en-dro, e troas buan souezhus an Delfin en ur c'helc'h berr-berr, evel pa vije bet o treiñ warnañ e-unan. Dre se, en em virout a reas a redek en arbenn d'ar fourgadenn. Evelti ez ae da-gaout toull an ode-vor. D'an hini herrusañ d'e dizhout da gentañ.

Meizañ a reas James Playfair e oa eno e silvidigezh, hini Miss Jenny hag he zad, hini e holl vartoloded. Lañs bras a-walc'h war an Delfin a oa gant ar fourgadenn. Diouzh ar bouilhadoù moged du strinket stank-stank gant he siminal, e weled edo o c'hriziezañ he forniadoù tan. Ne oa ket James Playfair den da chom war-lerc'h.

« Penaos emaoc'h ? » a grias-eñ d'an ijiner.

« Diraezet ganimp ar gwask uhelañ »,

a eilgerias hennezh, « emañ ar vurezh o tec'hel dre an holl glapedoù. »

« Kargit ar c'hlapedoù », a c'hourc'hemennas ar c'habiten.

Graet e voe diouzh e urzhioù, daoust ma oa kement-se lakaat al lestr war var da darzhañ.

Hag an Delfin da redek buanoc'h c'hoazh. An taolioù ribouler a zeue an eil war-lerc'h egile stank-stank ur spont, ken ma krene holl lavnennoù-diazez an ardivink; un arvest da lakaat from er c'halonoù kadarnañ.

« Griziezit ! » a grie James Playfair, « Griziezit bepred ! »

« Ne c'heller ken ! » a lavaras hep dale an ijiner. « Serret-kloz eo ar c'hlapedoù. Leun-barr betek o genoù eo hor fornioù ! »

« Ne vern ! Kouchit-i gant kotoñs intret gant spered-gwin ! Ret eo dimp tremen, koustet a gousto, ha tremen dirak ar fourgadenn milliget-se ! »

O klevet ar c'homzoù-se, e sellas ar c'halonekañ martoloded an eil ouzh

egile, nemet argilañ ne voe ket graet. Taolet e voe, e kambr an ardivink, un nebeud pakadennoù kotoñs. Didalet e voe ur barilhad spered-gwin, ha lakaet, neket hep riskl, an danvez helosk-se e-barzh ar fornioù ruz-glaou. Yudadeg ar flammoù a vire ouzh an dommerien a 'n em glevet ken. Hep dale e voe goret gwenn lavnennoù ar fornioù. Edo ar ribouleriòù o vonedone herrus-dall evel ribouleriòù ur stlejerez trenioù. Ar gwaskventeriòù a verke ur gwask uhel-spontus. Nijal war an tonnoù a rae al lestr-dre-dan. Strakal a rae e genframma-duriòù. E siminal a strinke flammoù a-forzh mesk-mesk gant bouilhoù moged. Spontus, diskiant e oa herr e redadenn, nemet gounit hent a rae war ar four-gadenn, he distremen, pellaat diouti, ha dek munutenn goude e oa aet er-maez eus ar ganol.

« Salvet ! » a youc'has ar c'habiten.

« Salvet ! » a eilgerias ar vartoloded o stlakat o daouarn.

Edo a-benn neuze tour-tan Charleston krog da steuziañ er mervent. Koll sked

a rae e skleurioù. Bez' e c'helled krediñ e oad aet er-maez eus pep taol, pa zelammas en ur c'hwibanat a-dreuz an deñvalijenn ur vombezenn stlapet gant ur vag kanolierez o vorredek er-maez. Aes e oa heuliañ he hent gant ar roudennad tan a leze war he lerc'h.

Ur vunutenn a enkrez e voe honnezh a-seurt n'eur ket evit taolennañ. Pep unan a dave, pep unan a selle, from en e selloù, ouzh an hent a rae ar vannadell. Ne oa mann da ober evit tec'hel diouti, hag un hanter munutenn goude, edo o kouezhañ gant un trouz spontus war penn a-raok an Delfin.

Ar voraerien spontet a dec'has war ar penn a-dreñv, ha ne gredas den ober ur c'hamm, e-keit ha m'edo ar fuzeenn o teviñ hag o wrac'henniñ a-forzh.

Unan hepken, kadarn dreist ar re all, a redas war-zu an ardivink distruj spontus-se. Crockston hennezh. Kemer a reas ar vombezenn etre e zivrec'h nerzhus, tra ma oa miliadoù a fulennoù o strinkañ diouti ha, dre ur strivadenn dreist den, en he stlapas dreist bourzh.

« Youc'hou ! Youc'hou ! » a zeuas a-

unan digant holl vartoloded an Delfin, e-pad m'edo Crockston o frotal e zaouarn.

Nebeut amzer goude, e oa al lestr-dredan o regiñ herrus tonnoù ar Meurvor Atlantel. Edo aod Amerika o vont da guzh en deñvalijenn, hag al luc'hed diwar an tennoù kanol ouzh en em dremen en dremmwel a lakae anat e oa deuet da vras an emgann etre kanolioù Enez Vorris ha kreñvlec'hioù Charleston-Harbour.

10

# Sant Mungo

An deiz war-lerc'h, pa savas an heol, e oa aet a-ziwar wel aod Amerika. Ne oa lestr ebet war wel, hag an Delfin, o krizañ herr spontus e redadenn, a skoas gorrekoc'h etrezek an Inizi Bermuda.

Doareoù an adtreizhañ-se eus ar Meurvor Atlantel a vije didalvoud o displegañ. Dizarvoud e voe an distro, ha dek devezh goude diborzhiañ diouzh Charleston e voe gwelet aodoù Iwerzhon.

Petra a c'hoarvezas etre ar c'habiten yaouank hag ar plac'h yaouank ha n'eo ket bet rakwelet gant an dud, zoken gant ar re anezho dilemmañ o spered ? Penaos en dije an aotrou Halliburtt gellet goprañ emroidigezh ha kalonegezh e zivac'her, nemet dre e lakaat da vezañ an eürusañ eus an dud ? James Playfair n'en doa ket gortozet bezañ war riblennad-vor Bro-Saoz evit lakaat an tad

hag ar verc'h yaouank da anaout ar garantez a oa leun-barr e galon ganti, ha mard eo Crockston da vezañ kredet, e klevas Miss Jenny an diskleriadenn-se gant un eurvad na glaskas ket kuzhat.

C'hoarvezout a reas eta kement-mañ : d'ar 14vet a viz C'hwevrer eus ar bloaz-se end-eeun, e oa un engroez tud bodet dindan bolzioù fetis Sant Mungo, iliz-veur kozh Glasgow. Bez' e oa eno moraerien, kenwerzhourien, ijinourien, barnerien, un dibab eus ar pep gwellañ e-touez kêriz. Crockston mat a rae evit test da v-Miss Jenny gwisket e plac'h nevez, ha levenez-holl e oa an den leal-se, ur gwiskamant glas-aval gant nozelennoù aour en e gerc'henn. Edo an eontr Visant, lorc'h ennañ, e-kichen e ni.

Berr-ha-berr, edod o lidañ eured James Playfair, eus an ti Visant Playfair and Co., eus Glasgow, gant Miss Jenny Halliburtt, eus Boston.

Gant kalz a stroñs e voe sevenet al lid-eured. Pep unan a anaveze istor an Delfin, ha pep unan a gave e oa gopret leal emroidigezh ar c'habiten yaouank. Eñ hepken a lavare e oa paeet en tu-hont d'e zellid.

D'an abardaez, fest vras e ti an eontr Visant, banvez bras, korolladeg vras, ha roet e voe ur bern bras a shilling-où* d'an engroez bodet war Gordon Street. E-pad ar banvez-se dellezek a eñvor, e lakaas Crockston tremen tenn war e vegel, en ur chom dereat evelkent.

Da noz, pa voe aet engroez ar gouvidi kuit, ez eas James Playfair da blantañ bep a bok war divoc'h e eontr.

« Ac'hanta, eontr Visant ? » emezañ.

« Ac'hanta, James, va ni ? »

« Ha laouen oc'h gant al lestrad koant degaset ganin war bourzh an Delfin ? » eme ar c'habiten Playfair o tiskouez e wreg yaouank kalonek.

« Atoue sur ! » a eilgerias ar c'henwerzhour mat. « Gwerzhet em eus va c'hotoñs gant tri c'hant pemzek ha tri-ugent dre gant a c'hounid ! »

---

**Shilling,** *Sz. moneiz kozh a Vro-Saoz, a dalveze ugentvedenn ul lur.*

# Taolenn ar pennadoù